# RAKSKRID

*Hed-ha-hed bloaveziou ar Brezel Bras, eur gelaouenn, unan hêpken, a zalc'has start da rei bep sizun kelou eus an darvoudou e brezoneg: « KROAZ AR VRETONED » an hini e oa.*

*Bremañ, ugent vloaz goude, talvoudus eo, a gav d'in, sevel eun « Istor ar Brezel », o lakaat lerc'h-ouz-lerc'h darn eus ar pennadou embannet neuze. Talvoudus e-keñver an istor, talvoudus e-keñver ar yez. Seul dalvoudusoc'h ma ne chom ket kalz hizio eus niverennou ar gazetenn, ha m'emañ tamm-ha-tamm ar papêr fall a veze moulet warnañ o vont da boultrenn (lod eus an niverennou, re bloaveziou diweza ar brezel, a zo a-benn bremañ diaes da lenn).*

*Anêr lavarout n'em eus kemmet netra er pennadou-skrid am eus dastumet. Lakaet em eus hepken an doare-skriva (o tenna re alies da rannyez Tregêr) da beurglota ouz doare-skriva ar brezoneg unvan. Nec'het oun bet avat meur a wech o c'houzout penaos ober gant an anoiou douaroniez. Rei d'ezo ar furm unvan a vije bet mastari pouez ha muzul ar frazennou, ha kemma peurliesa ar stumm-displega penn-da-benn. O miret em eus êta damdost evel ma oant.*

*Nikun ne c'hello, a gredan, lenn al labour-mañ hep beza fromet. Hep kounnari marteze hag hep mousc'hoarzin moarvat. Arabat koulskoude re gounnari na re vousc'hoarzin. Rak ar re o deus skrivet al linennou-se, — hag i dallet ha touellet alies hep mar, — o deus o skrivet evit Breiz, karantez Vreiz o virvi an holl amzer e doun o c'halon. Hag e tleomp kaout outo doujañs hag anaoudegezvat, ouz kement hini anezo, ha dreist pep tra ouz ar Breizad bras-se, a renas ar gelaouenn daoust da bep skoilh, a savas an darn vuia eus ar pennadou-skrid, a urzias hag a gempennas ar re all gwitibunan, an Aotrou Fransez Vallée.*

ROPARZ HEMON.



**Ar brezel (9.8.14)**

Ar sizun dremenet e oamp stag gant « Kroaz ar Vretoned » ... pa darzas ar c'helou e oa bet diskleriet ar brezel. Hol lennerien a welo displeget er pennad kenta penn-kaoz an traou. Abaoe m'eo diskleriet ar brezel, n'eo ket aet gwall brim war-raok, da vihana er Frañs, o veza m'o deus klasket an Alamaned tremen dre ar Veljig. Bro-Veljig en em gav etre an Alamagn hag ar Frañs, diouz tu ar bizreter da houmañ. Diskleriet eo bet gant ar stadou « er-maez ar brezel », ha, gant se, n'oad ket e gortoz o dije klasket an Alamaned tremen drezi. Ar Veljed o deus stourmet eus o gwella ha trec'het zoken an Alamaned dirak kêr Liej.

Ar Saozon, da heul ar gwall daol graet gant Alamagniz ouz ar Veljig, o deus ivez kemeret perz er brezel : kaset o deus eur skouadrenn e mor an Hanternoz. Meur a lestr-brezel alaman, en eur c'hrogad a zo bet er mor-se, a zo bet kaset d'ar strad pe gemeret gant ar Saozon.

Er Rusi, emeur bepred o c'hervel ar soudarded. Ec'hon-divent eo ar Rusi, ha, gant se, e kemer hir amzer strolla hec'h armead.

Peurc'hraet eo, er Frañs, labour ar « strollidigez ». Buan ha didrouz ec'h eo bet kaset da benn, gant mat e oa prientet pep tra en a-raok.

Diaes eo kas traou dre ar post, hag, en tu-hont da se, n'eus ken a vicherourien en ti-moulerez ; gant se, ne vo ket gallet moula, pep sizun hiviziken, « Kroaz ar Vretoned » war he hed. Ober a raimp eus hor gwella.

**War don « Ar Marseillaise » (9.8.14)**

Pevar bloaz ha daou-ugent 'zo, ar Brusianed hor [gwaske,
Bremañ 'deus an hardisegez dont d'hor gwaska adarre,
O soñjal dont d'hon distruja ha dizenori hor bro.
Diskan :
Savomp hon armeou, kerzomp d'ar brezelio,
Emgannomp, distrujomp holl enebourien hor bro.

(Gallout a reer ivez kemer da ziskan diskan « Bro goz va Zadou »).

**Pouez ar brezel (9.8.14)**

Gwasa 'zo, ar brezel a gouezo dreist-holl ar pouez anezañ war Vreiz, a ro d'ar Frañs ar muia a soudarded hag a vartoloded.

**Ar brezel ! (16.8.14)**

Evel eun tarz-kurun e-kreiz eun oabl splann eo straket ar brezel er Frañs.

Deut eo dizeblant, deut eo dizoñj, ha deut eo ivez pa ne c'hortoze den anezañ, da vihana pa grede da bep hini e vije bet pellaet eur wech ouspenn.

Siouaz ! n'eo ket bet gallet e bellaat, kaer ez eus bet ober.

An hevelep enebourien, — ar Brusianed fallakr, an Alamaned kriz, — hon drailhas er bloaveziou 1870-1871, a c'houle anezañ hag, e-lec'h sikour ar rouanteleziou all da virout ar peoc'h, a glaske kement stumm fall ha treitour evit e ziskleria.

Setu-heñ diskleriet !

Teir gwech, abaoe dek vloaz bennak, — (Tanger, Agadir, Kongo) ; — hor gouarnamant doanik a blegas d'an Alamagn. Houmañ, hag hec'h impalaer rok, Gwilherm II, a grede d'ezo, moarvat, e plegje c'hoaz. Ha setu perak an deiziou all, endra ma poanie ar Frañs evit ar peoc'h, e welemp soudarded hon enebourez bodet a-vilierou war harzou ar sav-heol, prest d'en em ganna adalek ma vije diskleriet ar brezel, adalek ma vije huchet d'an tan !

Ar skudell a oa leun. Ar Frañs a c'halvas kerkent he bugale d'he difenn. Kelou garo a dra sur ! Forz a zo, p'emañ ar vro en argoll pe war var da goueza dindan yeo an estren, n'eus ket unan a gement a varc'hata nag e boan, nag e nerz, nag e wad.

Hon tud galvet a zo savet holl evel eun den. Kriz eo bet dispartia ha dilezel ar gêr. Met, goude beza graet eur weladenn d'an iliz parrez ha da veziou karet an dud koz, ez int partiet, kennerzet ha leun a fiziañs...

Ar Breizad ne oar ket fallgaloni. A-viskoaz eo bet brezelour. E ene da Zoue, e wad d'e vro ! ne spont ket rak ar maro !

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Hervez kement a welomp, ar brezel-mañ a dle beza gounezet ganimp. An Alamagn a zo diskianttre, mar kred d'ezi hor flastra.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Ar Rusi, hor mignonez, a zo ganimp, hag a stourm diouz he zu, du-hont, ouz an Alamagn, abaoe m'eo krog an tan. Bet he deus zoken meur a gann, ha, pep gwech, e trec'h.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Ar Veljig, gant he soudarded, he deus drailhet

a-benn bremañ eur bern Alamaned dirak Liej, ha bepred e trec'h warno.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

**Ar stadou a gemer perz er brezel (16.8.14)**

Hol lennerien o deus gwelet war an diweza « Kroaz ar Vretoned » penaos e oa tarzet ar brezel da heul eur gwall daol yud c'hoariet gant an Aotrich ouz ar Serbi. Houmañ a zo eur bobl a ouenn slavek. Ar Rusi, hag a zo evel pennvro an holl Slaved eus ar bed, a gemeras raktal he difenn. Neuze an Alamagn, en em glevet a bell 'zo gant an Aotrich, a zisklerias ar brezel d'ar Rusi. Kas a reas d'ar Frañs « gourdrouzou brezel » ar c'henta a eost, ha, pa c'halve houmañ he soudarded, e tisklerias d'ezi ar brezel da vat an 3 a eost.

Nec'het e oad gant an Itali, a zo liammet gant eur feur a gevredigez gant an Alamagn, betek gouzout na gerzfe d'an armeou ivez. Nemet, an 3 a viz eost, ar c'hannadour italian a zisklerias e chomfe e vro er-maez eus ar brezel.

Da vont d'ar Frañsizien, an Alamaned a felle d'ezo tremen dre ar Veljig. Diskleria a rejont ar brezel d'ar Veljig ar 4 a viz eost. Raktal e voe diskleriet ivez ar brezel d'ezo gant ar Saozon.

Heuliet e vo ar Saozon gant ar Portugal hag ar Japan, keneiled d'ezo. A du gant ar Serbi e kerzo ar Montenegro, eur vroad vihan stok outi ha slavek evelti.

Gant se, er brezel-mañ, emañ eus eun tu : ar Serbi, ... gant ar Montenegro, ... ar Rusi, Bro-



C'hall, ar Veljik ha Bro-Saoz, ... a du ganti ar Portugal hag ar Japan.

Eus an tu all n'eus nemet an Alamagn hag an Aotrich. An Itali a chom er-maez, nemet e c'hallfe diwezatoc'h mont a du gant Bro-C'hall ha Bro-Saoz, a rofe harp d'ezi da gemerout porziou-mor an Adriatik he dije c'hoant bras da gaout digant an Aotrich.

**Darvoudou kenta ar brezel (16.8.14)**

An Alamaned, pa gemerent o hent dre ar Veljig da vont da Vro-C'hall, n'oant ket e gortoz, moarvat, e vije stourmet outo da dremen.

Ar Veljed, gwell a se d'ezo ! o doa kreñvaet kêriou Liej, Huy ha Namur, en em gav war ar stêr vras Meuz, a ranke an Alamaned da dreiza... Harpet war gêr Liej, ar jeneral Leman, gantañ 40.000 a Veljed hepken, a reas penn dimerc'her, 5 a viz eost, da 120.000 Alaman. Ar re-mañ a zo bet gwall gannet : lezet o deus war an dachenn-emgann etre 15.000 ha 20.000 a soudarded hag eun ugent kanol bennak.

Gwella 'zo, dre o difenn kalonek, ar Veljed o deus roet amzer a-walc'h d'ar C'hallaoued ha d'ar Saozon d'en em gavout war al lec'h. Ar Saozon a oa diskennet 20.000 anezo e porziou Ostend, Calais ha Dunkerque. Bremañ, e-lec'h an 40.000 a Veljed o doa staget gant ar stourm, an Alamaned a gavo dirazo eun armead vras ha kreñv, a viro outo, sur a-walc'h, da dremen dre ar Veljig.

Pelloc'h war harzou Bro-C'hall, diouz tu ar c'hreisteiz, e-keñver an Alzas, ez eus evel eur boulc'h er meneziou, hag a reer anezañ Boulc'h Belfort. Aes a-walc'h eo mont dre an hent-natur-se eus an eil bro

d'eben. Dre eno e oa tremenet an Alamaned e 1870. Ar Frañsizien eo a zo tremenet ar wech-mañ. Kemeret o deus war an Alamaned, an 8 eus ar miz, eur gêr vihan, Altkirch, hag eur gêr eus ar brasa, Mulhouse, enni 100.000 a vroiz ha labouradegou bras, dreist-holl unan hag a veze graet enni nijerezed evit armeou an Alamagn. Degemeret int eus ar gwella gant Alzasiz, a oa gwallgaset euzus gant an Alamaned.

### Darvoudou-brezel war vor (16.8.14)

Pa n'emañ ket o listri-brezel evit re Bro-Saoz, an Alamaned, evit mirout ouz ar re-mañ da dostaat ouz aodou o bro, o deus diskennet er mor tarzerezed bras, evel tonnellou leun a boultr kreñv, a darz hag a gas d'ar strad al listri, pa stok ar re-mañ outo an distera...

Kaset o deus ivez an Alamaned ouz listri Bro-Saoz listri-splujerien. N'o deus gallet ober netra...

Er mor Kreizdouarek, ez eus daou lestr-brezel-reder alaman, ar « Breslau » hag ar « Goeben »...

### Da gas lizerou d'ar soudarded (16.8.14)

Gallet e vo kas lizerou d'ar soudarded, kuit a frejou, gant na bouezo ket al lizerou en tu-hont da 20 gramm. Kartennou-post a c'haller kas ivez kuit a dimbrou.

Lakaat war ar glorenn-lizer ano ar soudard, ha merka piz e pe rejimant hag e pe gompagnunez emañ. Kaset e vo al lizer d'ezañ, hep ma vije ezomm gouzout da just pelec'h emañ.

Arc'hant a c'haller kas ivez, kuit a frejou, betek 50 lur.



### Ali ar Prefed diwar-benn ar soudarded en tiegeziou ezommek (16.8.14).

Roet e vo d'an tiegeziou ezommek, ha d'ezo izili en arme, 1 lur 25 dre zeiz, ha 10 gwenneg ouspenn dre vugel. Ret eo ober ar goulenn dre maer ar barrez.

### Ar c'hlouedou da dreuzi an hent-houarn a zo dalc'het serret (16.8.14).

E-pad ar brezel, ar c'hlouedou war an hent-houarn a vo dalc'het serret. Ar renerien girri-dre-dan o dije c'hoant da dremen a ranko, en a-raok, goulenn digant ar maer pe eun ofiser eur paper-tremen a dleint da ziskouez da warded ar c'hlouedou.

### Digoridigez ar chase (16.8.14)

Evel e 1870, ne vo ket digoret ar chase e-pad ar brezel. Ar chaseourien goz o deus dalc'het soñj pegen stank e oa deut ar c'hlujiri hag ar gedon da heul ar brezel. Eun dra reiz eo, p'emañ an dud e brezel, lezel ar peoc'h da vihana gant ar paour kaez loened.

### Difenn striz redek bro e-pad an noz (16.8.14)

Ministr ar brezel en deus difennet striz bale war an hentou en noz, etre 7 eur noz ha 7 eur beure. An difenn-mañ a zo douget, n'eo ket hepken ouz ar c'hirri-dre-dan hag ar c'hirri ordinal, hogen ouz an dud war droad ivez. Pa ranker kuitaat an ti evit eur gefridi pe gefridi, arabat en em ankounac'haat. Ret e vo distrei prim d'ar gêr.

### Keleier diweza (16.8.14)

P'emañ « Kroaz ar Vretoned » o vont dindan

ar wask, n'eus kelou ebet a bouez a gement a vije deut da cheñch an « daolenn eus ar brezel » hon eus lakaet er pajennou kenta.

An diou arme en em astenn a-hed harzou an diou vro, a zo hir-meurbet, war-dro 300 kilometr... Emeur e gortoz e vo hep dale pell eun emgann en-dro da Vruksell, kêrbenn ar Veljig.

**Maro an Tad santel ar Pab (23.8.14)**

An Tad santel ar Pab a zo maro ar yaou, 20 eus ar miz, war-dro eun eur hanter diouz ar beure. Ar brezel, en doa graet e holl c'halloud da virout ouz impalaer an Aotrich d'e ziskleria, en doa rannet e galon. An diweza komzou a zeuas gantañ war e dremenvan a voe : « Brezel !... Ar peoc'h ! ar peoc'h ! »

**Bro-Bologn oc'h adsevel ! (23.8.14)**

E-touez an holl nevezintiou a zegouez d'imp diwar-benn ar broiou a zo emellet gant ar brezel, houmañ he devo, moarvat, tennet sellou Breiziz : « Emañ impalaer ar Rusi o paouez embann e savfe ar Bologn en he fez hag en he frankiz gwechall. »

Setu amañ, troet e brezoneg, ar pep brasa eus al lizer a zo bet kaset da Boloniz gant an impalaer :

Poloniz,

Setu sonet an eur ma vo sevenet mennad santel ho tadou !

Kant hanter-kant vloaz a zo, e voe dispennet korf beo ar Bologn, nemet hec'h ene ne varvas ket. Beva a rae gant ar spi e teufe evit he fobl eur an adsav hag



ar peoc'h gant ar Rusi. Armeou ar Rusianed a zegas d'eoc'h ar c'helou eus ar peoc'h-se.

Ra zeuio ar bobl boloniat d'en em unani dindan gwalenn-roue an impalaer ! Dindan ar walenn-roue-se ec'h adsavo ar Bologn digabestr gant he Feiz, he Yez hag he Frankiz... Ar Rusi a zeu davedoc'h, digor he c'halon hag astennet he daouarn...

Setu o tarza evidoc'h evel goulou-deiz eur vuhez nevez. Ra splanno er goulou-deiz-se sin ar Groaz, a zo arouez poaniou hag adsav ar poblou !

**Gouel digoridigez kanol Banama (23.8.14)**

Ar 15 eus ar miz, deiz gouel Maria hanter-eost, e voe lidet digoridigez kanol Banama. N'oa ket bras al lidou-se, o veza m'eo dalc'het an holl stadou gant ar brezel. Talvoudus-kenañ e vo ar ganol nevez evit al listri kenwerz pe vrezel a c'hello hiviziken mont eus eur mor bras d'egile hep ober tro an Amerik.

**Ar brezel er Veljig (23.8.14)**

Lavaret e oa bet, ar sizun dremenet, o doa klasket an Alamaned tremen dre ar Veljig, da vont d'ar Frañs. Nemet e rankjont chom o fri war ar gloued, — eur gloued a dir hag a dan, — gant an daouzek kreñvlec'h savet gant ar Veljed en-dro da gêr Liej, war ribl ar stêr Veuz. Kaer o devoe kas war-raok soudarded a-vilierou, — ouspenn pemzek mil anezo a gollas o buhez eno, — ne voent ket evit kemer kreñvlec'hiou Liej.

Ar Veljed o deus dalc'het abaoe da stourm kalonek. Krogadou a zo bet etrezo hag an Alamaned, marc'heien dreist-holl, a oa deut a-benn da dreiza ar

stêr ha da sevel betek hanter-hent etre Liej ha Bruksell... Er c'hrogadou-se... e vanas dalc'hmat an trec'h gant ar Veljed.

Ar 14 eus ar miz, ar Frañsizien a zegoueze er Veljig, e Dinant ... An Alamaned a yeas d'ezo, antronoz, ... gant daou strollad soudarded war varc'h, d'o harpa soudarded war droad ha mindrailherezed. Kannet e voent ha graet d'ezo distremen ar stêr, dindan o zec'h, buanoc'h eget na voent deut, gant eur strollad chaseourien war o lerc'h oc'h ober d'ezo kollou bras.

### E Bro-C'hall (23.8.14)

Krogadou a zo bet en tu-hont d'ar meneziou-se (ar Voj), kollus bras bep taol d'an Alamaned. En unan anezo, tost d'eur gêr anvet Sant-Blez, e voe kemeret eur banniel alaman gant ar Frañsizien. Ar c'henta eo a gouez etre o daouarn er brezel-mañ, hag ar soudard en deus hen kemeret, — eus an dekvet rejimant a chaseourien e vije, war a lavarer, — en devo eur c'haer a c'hopr : 5.000 lur a zo bet kinniget d'ezañ gant eun aotrou pinvidik a Baris.

### Ar brezel en aer (23.8.14)

Gant an aerlistri hag an nijerezed e vez graet bremañ ar brezel en aer, kerkoulz ha war an douar ha war vor. An Alamaned o deus kaset kalz a nijerien er Veljig. Ne seblantont ket betek-hen beza ken akuit ha re ar Frañsizien. O nijerezed ivez a zo pounneroc'h ha diaesoc'h da sevel.

### Ar brezel war vor (23.8.14)

Lavaret e oa bet he doa skouadrenn Bro-Saoz



kannet en eun emgann bras hini an Alamagn e mor an Hanternoz. Gevier n'eo ken evit doare, o veza m'eo kemeret an holl listri-brezel da dreiza ar soudarded saoz eus Bro-Saoz e Bro-C'hall, ha da virout ouz al listri alaman da dostaat e-pad an dreizadenn-se...

Er mor Kreizdouarek, an daou lestr-brezel-reder alaman, ar « Goeben » hag ar « Breslau », pa n'oant ket evit mont er mor Adriatik, da gaout repu gant skouadrenn an Aotrich, o deus ranket tec'hout e striz-mor an Dardanell, a zo d'an Turked. Ar re-mañ o deus prenet anezo evit o skouadrenn, nemet o dizarma a dleint e-pad ar brezel.

An amiral Boué de Lapeyreire a zo aet gant e skouadrenn da listri an Aotrich er mor Adriatik. Gallet o deus ar re-mañ tec'hout en eur porz kreñv anvet Pola, nemet daou, a oa o kanolia Antivari war aodou ar Montenegro. Unan anezo, ar « Zenta », eul lestr-reder a 2.300 tonnell, 300 a dud warnañ, a zo bet kaset d'ar strad gant al listri gall.

### Keleier diweza (23.8.14)

Er Veljig, an Alamaned a gas war-raok o soudarded war-du Bruksell. Nemet n'o deus ket kemeret c'hoaz kreñvlec'hiou Liej ha Namur. Ar Veljed a gil tamm-ha-tamm war-du Anvers, a zo brudet evit beza ar gêr greñva eus ar bed, hag emañ enni pennlec'h o gouarnamant.

### Galvadenn (30.8.14)

Hor gwella trugarez a gasomp d'ar varzed o deus klevet galvadenn « Kroaz ar Vretoned » vras ha kaset

d'ezi pennadou-skrid. Trugarez ivez d'al lennerien a glask d'imp koumanantou nevez ! Da staga gant ar marevez diaes-mañ, a bado keit hag ar brezel, Doue hepken a oar pegeit, « Kroaz ar Vretoned » n'he deus netra en he c'hef, nemet dleou. Gwella tu da rei skoazell d'ezi eo kas d'ezi koumanantou. Pedi a ra he lennerien hag he mignoned da glask koumanantou en-dro d'ezo, dreist-holl e-touez an dud o deus kerent pe vignoned er brezel, hag e raio plijadur d'ezo kaout kelou eus ar brezel E BREZONEG. N'eus nemet « Kroaz ar Vretoned » vras a gement a rofe keleier ar brezel e brezoneg ; an holl gelaouennou all a ro anezo e galleg.

### Iwerzoniz a en em ganno er Veljig e-kichen ar Vretoned (30.8.14)

Bro-Iwerzon a zo, evel ouzoc'h, c'hoar da Vreiz-Izel dre ar gwad, ar yez hag ar feiz. Sujet da Vro-Saoz, Iwerzoniz o deus bet kalz da c'houzañv evit mirout o feiz, o yez hag o broadelez. Emaint o paouez kaout o « emrenerez », da lavarout eo ar gwir d'en em ren o-unan. Nemet protestanted aheurtet, a reer « Oranjiz » anezo, dre m'o deus kemeret da batron Gwilherm a Oranj, eur protestant brudet, a zisplijas d'ezo al lezenn nevez. Sevel a rejont eun arme evit mont da Iwerzoniz katolik ha mirout outo da gas o « emrenerez » da benn. Rankout a reas Iwerzoniz, evit en em zifenn, sevel eun arme diouz o zu. Kerkent ha m'eo tarzet ar brezel, o santout emañ ar Gwir a-du gant ar Veljed hag ar Frañsizien, Iwerzoniz o deus goulennet ha bet digant roue Bro-Saoz an aotreadur da gas o arme er Veljig a-enep d'an Ala-



maned. Gant se, en em gavint kichen-ha-kichen gant ar Vretoned, oc'h en em ganna evit ar Frañs.

(Da heul eul lizer a zo bet skrivet gant eun Iwerzonadez :)

Aotrou ker,

... Setu Iwerzon unanet da vat ! Prezegenn gaer hor c'hannad, an aotrou Redmont, o kinnig, d'o c'has a-enep d'an Alamaned, enebourien an holl, armead soudarded Iwerzon, a zo bet graet d'ezi eun degemer gwrezus, kalonek-kenañ. An holl, ken emrenerien, ken enebemrenerien, a sav o mouez da drugarekaat evit e garantez-vro, paotr-araok Iwerzon, an aotrou Redmont. Tud a bep stad a zered bemdez da rei o ano da vont d'an arme. An noblañs saoznekaet en em gav enni kichen-ha-kichen gant koueriaded Iwerzon, hag e weler o koaza tamm-ha-tamm ar gasoni-se maget a rumm da rumm etrezo, gant nerz ar garantez-vro ha gant al labour vat graet a-gevret, ouz galv an aotrou Redmont...

Ar garantez evit ar Frañs a verv ganti amañ an holl gwitibunan, hag e weler anezi oc'h en em ziskuilh e kant ha kant a zoareou... Kement Iwerzonad a gred d'ezañ emañ tu ar poblou kevredet, Frañsizien, Saozon ha Beljed, tu ar Gwir. Da heul stourmadenn ar Veljed, e savas er vro a-bez eur youc'hadeg a veuleudi hag a levenez !

Bezomp fiziañs e chomo ar gounid ganimp. Goude an trec'h, Bro-C'hall ha Bro-Saoz a skoulmo startoc'h c'hoaz etrezo liammou an emgleo a vo bet siellet en o gwad.

... Eus Iwerzon e kasan al lizer-mañ a gengarantez hag a gennerz d'hor Breudeur a Vreiz-Izel. Breudeur

omp dre ar Ouenn, ar Feiz, ar Yez, hag heñvel-mik eo ivez tro ar speredou en diou vro. Setu omp krog, Iwerzoniz ha Breiziz, gant eur brezel a dle startaat muioc'h c'hoaz an ereou a gerentiez etrezomp. Bec'h ganti, Breiziz ! Emañ Iwerzon a-du ganeoc'h ha gant ar Frañs !

**Ar c'halonou en em dosta (30.8.14)**

... Trubarderez an Alamagn en deus lakaet ac'hanomp war sao, bihan ha bras, koz ha yaouank. Na ruz, na gwenn, na glas, na du. Eur vro da zifenn, tud fallakr da drec'hi. Kement den en oad a zo sujet d'an emgann, a gerz d'ar brezel en eur ober al le da c'hounit pe da vervel...

**Ar brezel war harzou ar Frañs (30.8.14)**

An emgann bras a zo krog abaoe disadorn.

Teir armead ar Frañsizien a zo aet d'an Alamaned etre harzou al Luksembourg hag ar stêr Sambr... Harpet e oa armead ar Sambr gant eun armead Saozon, a oa diazezet e Mons, eur gêr vras eus ar Veljig tost da Charleroi. En-dro d'ar gêr-mañ dreist-holl e voe tenn an emgann. Kemeret, kollet hag adkemeret e voe Charleroi meur a wech dioustu. Er c'hrogadou-se, ar Frañsizien hag ar Saozon a reas d'an Alamaned kollou bras ...Nemet, o veza m'oa an Alamaned niverusoc'h egeto en-dro da Charleroi, ar Frañsizien o deus kilet war ar poent-se, gant an aon na zeuje o enebourien d'o c'helc'hia...

El Loren hag en Alzas, ar Frañsizien a zo deut war o c'hiz ivez... Lezet o deus gant an Alamaned Mulhouse, a oa bet adkemeret, ha Lunéville, n'eo



ket mogeriet. En em ziazezet int en-dro da Nancy, a zo eus ar c'hreñva.

**Ar brezel er Veljig (30.8.14)**

An Alamaned o deus dalc'het Bruksell, n'oa ket difennet, ha sammet war ar gêr-se tailhou-brezel evit 200 milion. Ar gouarnamant en em dennas neuze gant an arme en Anvers, eur gêr ken kreñv ma n'hell ket beza kemeret.

**Ar brezel gant ar Rusianed (30.8.14)**

Ar Rusianed o deus kannet an Alamaned en eun emgann taer e Gumbinen, war hent Koenigsberg, eur gêr greñv eus ar Brus. P'o devo grounnet Koenigsberg ha Dantzig, eur gêr greñv all eus ar vro-se, e vo digor an hent d'ezo da gerzout da Verlin dre ar Bologn...

**Ar brezel er Sav-heol (30.8.14)**

Er Sav-heol, ar Japan he deus diskleriet ar brezel d'an Alamagn ar sul, 23 eus ar miz, ha kaset dioustu listri-brezel ha soudarded enep d'eur c'horn-douar eus ar Chin, a oa bet kemeret gant Alamaned n'eus ket pell. He menoz e vije, emezi, adkemer ar vro-se evit he renta d'ar Chin...

**Soudarded gloazet e Sant-Brieg (30.8.14)**

War-dro 600 soudard gloazet a zo nevez erru e Sant-Brieg... Seder int, ha n'o deus nemet nebeut a zroug, an darn vuia anezo.

**Barzoniez (30.8.14)**

War sav ! Kerz, Breizad yaouank ! Mouez skiltr
[ar c'hleroniou
N'hall ket mouga 'n ez kalon son karet ar biniou,
Met gwad ar vrezelourien a verv druz en ez kreiz,
Ha, ma ruilh evit Bro-C'hall, e kresko enor Breiz.

**Calvadenn (6.9.14)**

Evel ma welit, lennerien ger, « Kroaz ar Vretoned » he deus ranket bihanaat, gant diaes ha koustus eo he moula. Fiziañs hon eus e c'hello addont hep dale d'he ment kenta, mar plij gant Doue berraat an deiziou-mañ a gastiz... Pedomp-Heñ, ha roomp hor skoazell d'hor « C'hroazig » da veva, dre glask lennerien d'ezi, ha pa ne ve ken, rak ma teufe da vervel, e vije gwall ziaes hec'h adsevel goude ar brezel.

**Ar Bologn oc'h adkavout he frankiz (6.9.14)**

... Ha komz an Tsar a daol eur sklerijenn vras war ar brezel-mañ : trouz chadennou ar Bologn o koueza a ra d'ar poblou bihan gwasket betek-hen sevel o fenn : Alzasianed, Slaved an Aotrich Bohemiz, Finlandiz, a drid o c'halon ouz an trouz-se...

Broiou all a zo, en tu-hont d'ar Brus ha d'an Aotrich, hag o deus heuliet e-keñver disteroc'h egeto lezenn ar c'hreñva. Klaskit en-dro d'eoc'h, ne gavot ket unan didamall, unan ha n'he defe ket torret, gwech pe gwech, lezenn al lealded. Petra eo dleour ar Saozon d'Iwerzoniz ? Ar Spagnoled da Gatalaniz ? Ar Rusianed da Finlandiz ? Ar C'hallaoued d'ar Vretoned ? Ar pez eo dleour ar Rusi d'ar Bologn : FRANKIZ...



Eus a bep korn eus an Europ, bet meret dre zourn ar vrezelourien hag ar brinsed, bet rannet ha dis-rannet evel ma trouc'her eur c'horf beo a dammou, e sav eur c'hri-forz hag a lavar : lezit ac'hanomp da veva ! lezit hor spered da veva ! lezit hor yez, hon istor, hor giziou da veva ! Roit d'imp eun tamm frankiz ! Na vougit ket ac'hanomp ! Ho preudeur omp !

Ar poblou bihan eo o c'houlenn aluzen eun elfenn vuhez. Mar degouez cheñchamant ebet diwar ar brezel-mañ, hennez a dle beza da genta, ma vo dis-tennet, distardet an dourn garo a bouez war ar poblou bihan, er Frañs evel e lec'h all.

Ha dleet e vefe d'imp, adalek bremañ, en em gemer evit diarbenn an nevezinti-se. Gant ar brezeliou, ar cheñchamantou en em gav prim... Ael ar brezel a zo diskennet war ar bed hag a lak finv e-barz ar spere-dou, na pa vijent morzet da hanter varo. Bezomp prest da sevel hor mouez gant mouez ar Bologn deut a varo da veo !

**Er Veljig hag er Frañs (6.9.14)**

Gouarnamant hag arme ar Veljik a zo en em dennet en Anvers, eur gêr eus ar c'hreñva diouz tu an hanternoz d'ar vro. Eno e c'hellint padout d'en em zifenn pell amzer c'hoaz, rak, ouspenn m'eo kreñv al lec'h-se, e c'hall kaout bevañs dre ar mor.

Ar 25 a viz eost, an Alamaned o deus lakaet an tan war gêr Louvain, a oa brudet dre ar bed-holl dre he skol-veur gatolik. An ti-kêr, levrdi ar skol-veur,

hag an darn vuia eus an tier a zo bet pulluc'het. Gwasa 'zo, an Alamaned o deus fuzuilhet kalz a gêriz, en o zouez, war a lavarer, eun eskob a oa eilrener war ar skol-veur. Kanoliet o deus Malines ha Namur. En-dro d'ar gêr-mañ, evel en-dro da Liej, kreñvlec'hiou a chom war-sav c'hoaz. Ar Veljed, gwasket a bep tu ha sammet warno tailhou-brezel evit 720 milion, a rank tec'hout. Darn anezo a zegouez e Breiz, e-lec'h e kavont eun degemer mat.

War harzou an Alzas hag al Loren, ar Frañsizien o doa ranket kila war-du Nancy. Diwar an 30 a eost o deus gallet adkregi da vont war-raok, nemet goustad a-walc'h e rankont kerzout, e veza m'o deus an Alamaned savet kalz a zifennou. Diouz tu Sedan, Alamaned o doa klasket treuza ar Veuz a zo bet argaset...

En hanternoz, ... ar Frañsizien hag ar Saozon ... a rank kila tamm-ha-tamm, o veza m'eo an Alamaned niverusoc'h egeto war ar poent-se. Eno, war a seblant, e vije ar pep brasa hag ar pep kreñva eus o soudarded. Emgannet ez eus bet, an tregont eus ar miz diweza, en-dro da gêriou Sant-Kentin, Vervin ha Peron, da stanka hent Paris ouz an Alamaned. Korn dehou ar Frañsizien e voe trec'h, hag a vountas er stêr Oise gward an impalaer Gwilherm. Er c'horn kleiz eus an arme, avat, ar Saozon, a oa re nebeut anezo, a lezas an Alamaned da dremen. Kerzout a reont war-du Paris.

Met n'int ket erru c'hoaz ! E penn arme Paris emañ ar jeneral Gallieni, a zo brudet-bras. A bep tu e saver difennou hag e tegouez eus Breiz kalz a vartoloded, da vesa kêr Baris ha d'ober en-dro d'ar c'hanoliou e-barz ar c'hreñvlec'hiou. Da sponta Paris, an Alamaned o deus kaset da c'hournijal a-us



d'ezi nijerezed. Laosket o deus tarzerezed, hep gallout ober nemeur a zroug, hag ivez paperennou gant fals keleier evit rei da gredi e oa erru o arme vras, ar pez n'eo ket gwir, a drugarez Doue !

**Ar brezel gant ar Rusianed (6.9.14)**

Ar Rusianed a zalc'h da gerzout war-raok er c'horn eus ar Brus en em astenn etre ar Bologn hag ar mor Baltik. Kemeret o deus eur gêr greñv, Allenstein, ha grounnet Koenigsberg ... An arme he deus kemeret Allenstein en em unano gant eun arme all o tont eus ar Bologn da gerzout war-du Berlin...

Er C'halisi, eur vro perc'hennet bremañ gant an Aotrichianed hag a oa gwechall d'ar Bologn, ar Rusianed o deus kaset diou armead. Kerzout a reont da gêr Lemberg, kêrbenn ar vro. Eun emgann bras a zo bremañ etrezo hag an Aotrichianed. Ar re-mañ, gant aon da welout ar Rusianed, goude kemeret Lemberg, o kerzout war Vienn ... a sav difennou en-dro da Vienn.

**Ar brezel war vor (6.9.14)**

Ar Saozon, oc'h ober o mad eus ma oa eur vrumenn deo war ar mor, o deus souprenet, an 29 a viz eost, eur skouadrenn listri-brezel alaman, 18 pe 20 anezo, en em gave eoriet etre enezenn Heligoland hag aodou an Alamagn, e mor an Hanternoz. Tri anezo a zo bet goueledet, o kas da strad ar mor 1.200 a Alamaned... Eun taol-kaer eo hennez, hag a ziskouez n'emañ ket an Alamaned e surentez ouz ar Saozon ... war aodou o bro o-unan.

N'emaint ket gwall sur ivez er mor Baltik, e-lec'h

e tleont en em zifenn ouz ar Rusianed. Unan eus o listri-brezel, ar « Magdebourg », a oa aet e-kreiz ar vrumenn re dost da aodou ar Rusi, a zo bet goueledet gant ar Rusianed...

**Sant-Brieg. — Soudarded gloazet o tegouezout (6.9.14)**

Al lun, 30 a viz eost, war-dro eiz eur hanter diouz an noz, eun treñ en deus degaset amañ 90 soudard gloazet. Dont a raent eus Guise, e-lec'h e oa bet eun emgann enep ar « gward » alaman, a reas hor soudarded d'ezañ kollou bras.

Dimeurz diweza, kenta a wengolo, 115 soudard gloazet all a zegouezas da eiz eur ar beure. Kaset int bet en ospitaliou a zo bremañ hanter leun ganto. Nemet kalz eus ar re a oa bet degaset da genta, a zo bremañ pare pe o vont da barea hep dale.

**Brest. — Listri-kenwerz alaman er porz-mor (6.9.14)**

Meur a lestr-kenwerz alaman pe aotrichian, kemeret gant al listri-brezel, a zo bet degaset er porz-mor. An diweza eo eul lestr bras aotrichian karget a win hag a vevañs. Gwerzet e vo ar gargad-se. Mar he deus ar vro da c'houzañv eus gwalenn ar brezel, ne ranko ket da vihana gouzañv eus gwalenn ar gernez.

**Barzoniez (6.9.14)**

Eur vro hepken da damall,
An Alamagn anvet ;
Eur vro ken gouez ha gwechall,
Pa rene paganed !
Hounnez an tan 'deus c'houezet,
Ya, hounnez, mez ar bed !
Met harp d'he fenn 'deus kavet,
Ker 'paeo he morged.



**Ar Pab nevez (13.9.14)**

An 3 eus ar miz, ar c'hardinal Della Chiesa, arc'heskob Bologn, ... a zo bet anvet da Bab. Kurunet eo bet disul diweza, ha kemeret gantañ an ano a Benead XV, en eñvor eus Benead XIV, eur Pab brudet, a renas eus 1740 da 1758, hag a oa genidik a gêr Bologn.

**Taolenn ar brezel (13.9.14)**

E-lec'h derc'hel da gerzout war-du Paris, an arme alaman a seblant bremañ kaout c'hoant da vont war he c'hiz.

Arme Baris a zo aet d'ezo, hag eur c'hrogad taer a zo bet war ribl ar stêr Ourcq, e-kichen kêr Meaux. An trec'h a zo chomet gant ar Frañsizien. Da heul ar c'hrogad-se, ez eus bet staget gant eun emgann bras, en em astenn bremañ etre Meaux ha Verdun...

Diouz tu an Alzas, an Alamaned a c'halv en-dro o armeou da vont da zifenn ar Brus ouz ar Rusianed. An Alzas a vije bremañ e dalc'h ar Frañsizien...

**Ar brezel gant ar Rusianed (13.9.14)**

Da heul an trec'h bras o deus gounezet e Lemberg war an Aotrichianed, ar Rusianed o deus kemeret ar gêr greñv-se...

Ar Rusianed a zo bremañ en o dalc'h an hent war-du Vienn...

Evit mirout outo da gemerout ivez o c'hreñv war Verlin, ... an Alamaned o deus ranket gervel en-dro eus ar Veljig hag eus an Alzas teir armead. Kaset o deus anezo war ribl ar Vistul, eur stêr vras war hent ar Rusianed, evit herzel outo da dremen. Eur gounid

o dije bet, o veza n'oa ket ar Rusianed war-c'hed anezo. Nemet bremañ e tegouez soudarded nevez e-leiz eus ar Rusi, — tri milion a dud a vo anezo pa vezin holl dastumet, — ha, kaer o devo an Alamaned ober, ne vezint ket evit stourm ouz kemend-all a soudarded. Rankout a raint plega ha goulenn ar peoc'h.

**Taol-kaer eur soudard breton (13.9.14)**

Eur serjant eus an 48-vet, eus Gwengamp, anvet G..., en deus kemeret daou vanniel alaman, en eun emgann a zo bet war ar stêr Ourcq. P'en deus degaset an daou vanniel-se da Bariz, ar jeneral Gallieni en deus distaget diouz e gerc'henn e vedalenn, evit hen rei d'ezañ, ouz e vriata. Hor gourc'hemennou d'ar soudard kalonek-se, a ra enor d'hor bro Breiz !

**Ar brezel en hanternoz eus ar Frañs hag er Veljig (20.9.14)**

En hanternoz eus ar Frañs, an Alamaned o deus ranket kuitaat kêr Amiens. N'o deus ket gallet kemer Maubeuge, eur gêr greñv a dremen drezi ar genta linenn hent-houarn etre o arme hag an Alamagn. Keit ha ne vo ket kemeret ganto, e vo diaes d'ezo tenna eus an Alamagn tud, bevañs ha poultr evit o soudarded. Diouz o zu, ar Veljed, o doa ranket en em serri en Anvers, ... a zo lammet er-maez meur a wech ha savet krogadou gant an Alamaned...

**An emgann bras etre kêr Meaux ha Verdun (20.9.14)**

Er « Groaz » diweza e lavaremp e oa savet eun emgann bras a-hed an holl vro en em astenn etre kêr Meaux... ha Verdun...



An Alamaned o deus ranket kila dirak Meaux ha koll eur vras a dachenn (ouspenn 100 kilometr en eur ober c'houec'h devez).

Da heul, e plegjont ivez en-dro da Vitry-le-François...

Pelloc'h c'hoaz, war an tu-se, e sav an Argonn, eun aradennad veneziou koadet, a oa difennet gant arme ar « Kronprinz »... Kila a rankjont ober eno ivez, o lezel d'ar Frañsizien o c'hanoliou, 160 anezo.

Pelloc'h, el Loren hag en Alzas, ar Frañsizien o deus adkemeret an holl gêriou o doa kollet, Sant-Dié, Lunéville, Pont-à-Mousson, hag all.

Setu amañ eul lizer d'an arme, a zo bet embannet gant ar jeneral Joffre, pennrener ar brezel, diwar-benn ar gounidou kaer-se :

Ofiserien, isofiserien ha soudarded,

Setu emañ klozet gant eur gounid, eun trec'h da vat, an emgann bras a voe skoulmet pemp deiz a zo.

Ar genta, an eilvet, hag ar pempvet armead alaman a wasa bepred da gila rak hor c'horn kleiz ha kreizenn hon arme.

D'he zro, ar pedervet arme alaman a stag da blega en hanternoz da Vitry-le-François.

E pep lec'h an enebourien a lez war al lec'h soudarded gloazet e-leiz, ha poultr ha tennou a vil vern. Dre-holl e reomp prizonierien.

Dre ma c'hounezont tachenn, hor soudarded a wel sklaer pegen start eo bet ar c'hrogad, pegen bras e oa an difennou reizet gant an Alamaned da virout ouzimp da gerzout d'ezo.

Dre gregi kalonek gant an araokaat eo ez eo deut an trec'h d'imp.

Ofiserien, isofiserien ha soudarded, holl hoc'h eus dellezet trugarez ar Vammvro.

Sinet : Joffre.

Ar jeneral Galliéni, rener Paris, diouz e du, en deus embannet ivez eul lizer kaer...

**Diweza keleier (20.9.14)**

Goude kila betek Soissons, war ar stêr Aisne, an Alamaned o deus savet difennou, hag a stourm start war ar c'hrec'hiennou en tu-hont d'an Aisne. P'emaomp o vont da voula, an emgann a bad bepred.

**Ar brezel war zouar (27.9.14)**

An emgann bras war ar stêriou Oise, Aisne, ar menez Argonn hag el Loren a zalc'h bepred. Emañ en 'e wasa war ar c'horn kleiz eus armead ar Frañsizien, en-dro da Craonne, tost da gêr Laon. Daoust d'ezo da veza savet er c'horn-bro-se difennou eus ar c'hreñva, an Alamaned a rank kila tamm-ha-tamm.

Evit en em veñji, an 19 eus ar miz, o deus diskaret a dennou kanol hag entanet iliz-veur Reims, an iliz vrava eus ar Frañs a-bez, ha marteze eus ar bed-holl. A bep tu ar rouanez, ha betek an Tad santel ar Pab a skriv lizerou da Wilherm II da sevel o mouez ouz an torfed-se.

Maubeuge a zo bet kemeret gant Alamagniz, nemet ar Frañsizien o deus kemeret Péronne, a vo kenkoulz d'ezo.

**Ar brezel war vor (27.9.14)**

Skouadrenn an Alamagn, abaoe emgann Heligoland, ma kollas ennañ meur a lestr goueledet gant ar Saozon, a chom serret er mor Baltik hag e kanol Kiel,... Koulskoude, amañ hag ahont, war voriou ar bed, e chom c'hoaz listri-brezel alaman hag a ra droug gwasa ma c'hellont d'al listri kenwerz gall pe saoz. Unan anezo, ar « Cap-Trafalgar » (16.000 tonnell) a zo bet goueledet gant al lestr saoz « Carmania », er Mor Bras, ar 14 eus ar miz-mañ. Unan all, an « Emden », en deus plaouiet war aodou an Indez c'houec'h lestr saoz kenwerz pe veajourien. War aodou an Afrik al lestr-brezel alaman « Koenisberg » a zo aet d'al lestr-reder saoz ar « Pegasus ». Hemañ, hag a oa armet-skañv, a vije bet lakaet e gwall-atred gant kanoliou bras egile : kollet en deus eun darn vras eus e vartoloded, nemet n'eo ket bet goueledet. E mor an Hanternoz eul lestr- splujer saoz en deus kaset d'ar strad al lestr-brezel reder alaman « Hela » ; tri lestr-reder saoz a vije bet goueledet gant eul lestr-splujer alaman.

Er mor Adriatik, ar Frañsizien o deus gwall freuzet ar galloudusa eus listri-brezel an Aotrich, « Viribus Unitis », en deus gallet, koulskoude, tec'hout en eur porz-mor ; al listri all eus an Aotrich a chom serret e porz-mor Pola.

**Ar brezel gant ar Rusianed hag ar Serbed (27.9.14)**

Ar Serbed o deus trec'het c'hoaz an Aotrichianed e Kroupagne, war ar stêr Drina. Da heul an trec'h-se o deus kemeret Seravejo, kêrbenn ar Vosni. Fiziañs a zo e c'hellint hep dale keja gant ar Rusianed, a ya war-raok diouz o zu en Aotrich, da gerzout a-unan ganto war-zu Vienn, kêrbenn an Aotrich.

**An tad santel ar Pab a skriv eul lizer diwar-benn ar brezel (27.9.14)**

Kenta tra a reas ar Pab nevez, Benead XV, eur wech anvet, a voe embann eul lizer evit lavarout pegen mantret e oa e galon gant ar brezel euzus a zo o ren etre ar stadou kristen. Goulenn a ra start diganto ankounac'haat o c'hasoni e sell eus mad an holl, hag e c'hourc'hemenn d'ar Gristenien pedi evit ma teuio ar peoc'h en-dro...

**Impalaer ar Rusi a embann e roio o frankiz d'an holl vroiou bihan gwasket gant an Aotrich (27.9.14)**

Roet hon eus war « Groaz ar Vretoned » lizer impalaer ar Rusi d'ar Bologn, o c'hervel anezi d'ar frankiz. Estr eget Pologniz a zo gwasket gant an Aotrich. Meur a bobl vihan all, en o fenn Tchec'hed ar Vohem, a ouenn slavek an darn vuia anezo, a zo bet ivez bazyeoet ganti. D'ezo holl impalaer ar Rusi a embann e roio, emezañ, « frankiz da bep pobl da gerzout war hent an araokaat, o terc'hel da herez prizius he zadou, da lavarout eo, he spered, he yez hag he c'hreañsou. » E lizer a zo bet troet hag embannet e yezou an holl boblou bihan-se.

**Emrenerez Iwerzon aotreet gant roue Bro-Saoz (27.9.14)**

Evel ez eus bet lavaret amañ c'hoaz, Iwerzoniz o devoa kinniget da roue Bro-Saoz, d'he c'has ouz an Alamaned, eun arme a oa bet savet ganto da zifenn o « home-rule », da lavarout eo, ar gwir d'en em ren o-unan. D'o zrugarekaat, setu emañ ar roue o paouez rei e aotreadur da lezenn an « home-rule ». Pa voe



lennet lizer ar roue e Kambr ar Gannaded e Londrez, e voe degemeret gant eur barr-levenez evel na oa bet gwelet biskoaz. An holl, Saozon hag Iwerzoniz, a ankounac'haas a c'hasoni hag o dizunaniezou gwechall evit en em unani da gana ar « God save the King », ... en enor d'ar roue ha da frankiz Iwerzon.

Ra vo heuliet eun deiz, ar c'henta ar gwella, skoueriou kaer roue Bro-Saoz hag impalaer ar Rusi, o renta o gwiriou da Iwerzoniz ha da Bologniz, ra vo heuliet ar skoueriou kaer-se gant Bro-C'hall ivez, ha rentet da Vreiz ar gwir, evel ma lavare impalaer ar Rusi, « da gerzout war hent an araokaat, o terc'hel d'he Spered, d'he Yez ha d'he Feiz. »

**Ni a drec'ho (4.10.14)**

Setu war-dro daou viz abaoe m'emaomp e brezel, ha ret eo lavarout, n'emañ ket an trec'h da vat ganimp. Na lavaran ket evit se, koulskoude, n'hor bezo ket an trec'h. En enep, ar gounid diweza a dle beza d'imp, ar gounid diweza n'hall beza nemet d'imp...

**Ar brezel e Bro-C'hall (4.10.14)**

Disul, pa vo darnaouet « Kroaz ar Vretoned » d'he lennerien, e vo 21 deiz abaoe m'eo skoulmet an emgann bras war ar stêr Aisne.

Mar pad keit-all eo dre ma 'z eo, e gwirionez, eur seziz kentoc'h eget eun emgann, gant kreñv eo an difennou a zo bet savet a bep tu, er vro-se, gant an Alamaned. Kleuziet o deus, da waskedi o soudarded, foziou doun, etrezo hentou dindan douar, hag a-dreñv

d'ezo mindrailherezed ha kanoliou bras. Mil boan e koust d'hor soudarded kemer ar seurt difennou. Mont a reont war-raok koulskoude, hag an Alamaned a rank kila. War a greder, kent ma vo pell, e tilezint al linennad-difenn-mañ evit mont d'en em repui a-dreñv da ziou stêr all, ar Sambre hag ar Rhin. Ober a reont en a-raok savennou douar ha foziou war riblou ar stêriou-se.

Kent kila da vat, an Alamaned a glask lammat er-maez eus o zoullou evit mont d'hor soudarded. Ar re-mañ o deus diarbennet betek-hen, a drugarez Doue, an holl dizailhadennou-se, hag int taer ha dalc'hus-meurbet.

Glao-pil a zo kouezet e bro an Aisne, o leunia ar foziou, ar pez a ra diaes-bras da soudarded an Alamagn. C'hoarvezout a ra d'ezo evel e 1870 d'ar Vretoned e kamp Conlie, a oa bet lesanvet ganto, en abeg da se, « Kerfank ». Ma talc'h ar glao da goueza war ar vro, e vo hep dale difennou an Aisne eur « Gerfank » ivez d'an Alamaned.

### Ar brezel war vor (4.10.14)

Da heul an taol yud graet gant al listri-splujerien alaman a oa en em silet e-mesk listri-brezel Bro-Saoz ha goueledet tri anezo, e vije ar Saozon o prienti mont d'ar skouadrenn alaman a zo kuzet er mor Baltik...

Er mor Adriatik, skouadrenn an amiral Boüé de Lapeyrère he deus kanoliet Cattaro, he kemeret enez Lissa, daou eus an difennou emañ skouadrenn an Aotrich gwarezet ganto. Ret e vo da houmañ dont er-maez hep dale pell.



### Ar brezel en inizi (4.10.14)

An holl zouarou perc'hennet gant an Alamaned en Azi hag en Afrik a vo lamet diganto gant ar Frañsizien, ar Saozon ha Japaniz, a zo en em unanet ganto evit se. Diweza taol graet diouz an tu-se eo kemeridigez Duala, kêrbenn ar Gameroun, brasa perc'henniez an Alamaned war douar an Afrik.

### Ar brezel gant ar Rusianed hag ar Serbed (4.10.14)

Ar Rusianed, goude kemer Lemberg ha Iaroslaw, diou gêr greñv eus ar C'halisi, en Aotrich, o deus grounnet Przemysl, eur gêr all war hent Krakovi, kêrbenn ar c'horn-bro-se.

Diouz tu ar c'hreisteiz d'ar C'halisi, emaint bremañ o treuzi meneziou ar C'harpatou, da geja gant arme ar Serbed, a gerz war-raok, diouz he zu, a-dreuz d'an Aotrich.

### Pegeit e pado ar brezel ? (11.10.14)

Pegeit 'ta e pado ar brezel ? Gallout a reer respont : keit ha ma vo tud, armou ha boued e-barz an Alamagn.

### Ar brezel er Frañs hag er Veljig (11.10.14)

An emgann bras a bad bepred en hanternoz eus ar Frañs. En-dro da gêr Albert, disul ha dilun diweza, an Alamaned a glaskas trouc'ha armead ar Frañsizien. Degas a rejont eno eur bern kanoliou bras, hag e rankas ar Frañsizien plega eur pennad, ken na zeuas d'o sikour kanoliou nevez. Ar re-mañ a zismantras kanoliou bras an Alamaned hag a reas d'o soudarded kila da vat. O welout o doa c'houitet war o zaol,

an Alamaned, droug enno, a ganolias Albert hag a lakaas an tan enni.

Er Veljig, an Alamaned a dro bremañ o holl nerz ouz kêr Anvers, emañ enni roue ar Veljed gant e arme. Diarbennet o deus betek-hen taoliou an Alamaned hag aes e vo d'ezo derc'hel d'hen ober pell amzer c'hoaz, gant kreñv eo an difennou savet en-dro da gêr Anvers, a c'hell, en tu-hont da se, beza sikouret dre ar mor.

**Ar brezel gant ar Rusianed (11.10.14)**

Eun emgann bras a oa bet boulc'het ar 25 eus ar miz diweza etre ar Rusianed hag an Alamaned, en-dro da Augustowo, war harzou ar Rusi hag ar Prus, a zo bet kaset da benn, an tri eus ar miz-mañ, dre giladenn an Alamaned. Kollet o dije 150.000 den en emgann-se : ar stêr Niemen, a red tost da Augustowo, a vije leun he naoz a gorfou maro.

Setu bremañ digor an hent d'ar Rusianed da gerzout war Grakovi, kêrbenn Pologn an Aotrich. War a greder e vo emgannet taer c'hoaz en-dro d'ar gêr-se.

A-hend-all, tizet o deus ar Rusianed treuzi meneziou ar C'harpat, ha setu-int war hent Buda-Pest... Renerien an Hongri, ha n'oant ket ali d'ober ar brezel, a glemm start hag a c'houlenn ma vo graet ar peoc'h.

**Ar brezel en inizi (11.10.14)**

Japaniz a zalc'h da daga an Alamaned, a oa en em ziazezet e Bro-Sina ha, gant sikour Sinaiz, a zo en em lakaet a-du ganto, emaint e sell d'o bounta ermaez ar vro kent ma vo pell.

An 22 eus ar miz diweza, daou lestr-brezel bras alaman, ar « Scharnhorst » hag ar « Gneisenau », 11.600 tonnell pep hini anezo, ha warno, o-daou, en tu-hont da dri-ugent kanol, a zo en em unanet da vont e Papeete, ... d'eul lestrig gall 647 tonnell hepken, ar « Zélée ». Goueledet eo bet ganto.

Er mor Kreizdouarek, al listri-brezel o deus roet skoazell da zegas eus Bro-Indez, en Azi, eun armead vras a Indeziz, sujidi d'ar Saozon. Emaint o paouez degouezout e Marseilh.



**Maro an Aotrou de Mun (11.10.14)**

Dimeurz diweza e varve e Bourdel, sammet gant eur maro trumm, an aotrou de Mun, kannad evit ar vro abaoe 1894. Brudet e oa an aotrou de Mun evit e helavarded evel prezeger hag ampartiz e bluenn. An donezonou dispar-se en doa lakaet e servij an urz-vat hag an Iliz. Siouaz d'imp, n'oa ket Breton, ha pa voe gwasket hor yez hag hor broadelez, dre voueziou all, — re an aotrounez Guieysse ha Hémon, dreist-holl, — e rankjont beza difennet.

**« Dihunamb » ha « Le Pays Breton » a zalc'h war-raok bepred (11.10.14)**

Daoust d'ar brezel, hor mignoned vat a vro Wened a zalc'h bepred gant o labour evit ar Vro. Evel ma oa bet lavaret amañ, an aotrou Loeiz Herrieu, rener « Dihunamb », en deus ranket mont d'ar brezel. An aotrou Mocaer ha mignoned all a ra evitañ. Emaint o paouez moula eun niverenn nevez eus « Dihunamb », a zo bravoc'h evit biskoaz. Diouz e du, ar « Pays Breton » a adstag d'al labour gant e rener, an aotrou Mellac. Eun dlead eo d'imp holl rei skoazell d'hor breudeur a Wened.

### Ar brezel er Veljig hag er Frañs (18.10.14)

An Alamaned o deus kemeret kêr Anvers. Evel Maubeuge, Anvers a oa leun a spierien alaman. Ar re-mañ a eeunas tennou kanoliou an Alamaned ouz difennerien eun darn eus ar c'hreñvlec'hiou en-dro da Anvers. Eur wech distrujet ganto ar c'hreñvlec'hiou-se, an Alamaned a dremenas dindan tan ar c'hreñvlec'hiou all, evel m'o doa graet e Liège, o koll eun niver bras a soudarded, 45.000 da vihana. Kemeret o deus Anvers, nemet e chom c'hoaz war o lerc'h eun darn eus ar c'hreñvlec'hiou anezi. Ret e vo d'an Alamaned ober ar seziz anezo ha mirout evit se er Veljig, eur pennad c'hoaz, ar soudarded hag ar c'hanoliou bras o doa c'hoant da drei ouz armeou ar Frañs. Gant se n'en em gav ket an traou ken fall ha ma kreded da genta.

Armead ar Veljed he deus tizet tec'hout diouz Anvers hep koll re a dud. Ar gouarnamant a gavo repu er Frañs, en Haor-Nevez.

E Bro-C'hall, an Alamaned a rank kila tamm-ha-tamm. Evit en em veñji, o deus kaset c'hoaz nijerezed da leuskel tarzerezed war Baris. Unan eus an tarzerezed-se a zo kouezet war iliz-veur Paris ha freuzet eun darn eus an doenn anezi. An Tad Santel ar Pab en deus savet e vouez a-enep d'an taol yud-se, rak anat e oa o doa bet c'hoant an Alamaned da lakaat an tan war iliz-veur Paris evel m'o doa graet war hini Reims.

### Ar brezel gant ar Rusianed (18.10.14)

Ar Rusianed, goude treuzi ar meneziou Karpat, war harzou an Aotrich-Hongri, o deus trec'het e Maramaros eun armead aotrichian a glaske herzel anezo da vont war-raok. Setu bremañ frank ha dieub an hent d'ezo da gerzout war-du Buda-Pest...

Er mor Baltik, an Alamaned o deus kaset o listri-splujerien ouz skouadrenn ar Rusi, evel m'o doa graet a-raok ouz skouadrenn Bro-Saoz an Hanternoz. Deut int a-benn da c'houeledi eul lestr-reder bras rusian, ar « Pallada ».

### Maro roue ar Roumani (18.10.14)

Roue ar Roumani, Karol, a zo maro. Mignon e oa d'an Alamaned. E niz Ferdinant, hag a zo bet kuru-net da roue war e lerc'h an 12 eus ar miz-mañ, a vije er c'hontrol tuet-mat evit ar Rusi.

### Eul lizer eus Iwerzon (25.10.14)

... Gwasat avel a c'houez ! Ha, koulskoude, eur vad a zo deut d'he heul : hastet he deus da dremen ar mennad-lezenn war an emrenerez.

Va breur F. ha me en em gavemp en eur gêriadenn anvet Annaloug, tost da v-Belfast (kêrbenn ar Brotestanted pe « Oranjiz », enebourien douet Iwerzon), pa dremenas ar mennad-lezenn. An Oranjiz a oa kounnaret. Kerzout a rejont meur a leo gant fuzuilhou, o kas isa ar Gatoliked gant droukkomzou ken euzus ken n'hellan ket o adlavarout...

Hiviziken, Iwerzon he devo hec'h arme, ha ne vo ken eun dizenor beza soudard. Hor soudarded o devo o gwiskamant, ha n'o devo ken da wiska ar porpant ruz. Va zad a zo aet da soudard Iwerzon hag ivez va zri breur. A-hed an deiz e reont an « ekzersis » hag e tennont d'ar gwenn. Eun dra gaer e oa, pa

dremenemp dre Velfast ha dre ar c'horre-kêr anezi, gwelout ar skritellou gant lezenn an Emrenerez war vogeriou tiez an hent-houarn. Redmond (an Iwerzonad en deus labouret ar muia evit an Emrenerez) eo roue an deiz ! An Oranjiz, avat, a zo tremenet lost al leue dre o genou.

Tantadou a zo bet enaouet dre-holl en nozvez da heul aotreidigez al lezenn. Degas a rejont soñj d'in eus tantadou Gouel-Yann e Breiz-Izel.

Ha gouzout a rit penaos ez eus bet prouet e oa Carson (pennrener an Oranjiz) en em glevet war-eeun gant an impalaer Gwilherm, ha penaos e oa bet pourchaset armou d'ezañ ha d'e zalc'hidi gant an Alamaned ? Kalz eus e dud a zo dirak al lez-varn, tamallet a drubarderez ouz ar roue : anat eo o dije en em gannet a-du gant an Alamaned ouz ar roue, kentoc'h eget plega da Redmond ha d'an Emrenerez.

**Ar brezel er Veljig hag e hanternoz Bro-C'hall (25.10.14)**

Er Veljig, armead ar Veljed, goude kemeridigez Anvers gant an Alamaned, a zo en em dennet a-dreñv eur stêr anvet Yser, war vord ar mor tost da Neuport (ar Porz-Nevez). Eno e reont penn d'an Alamaned gant skoazell listri-brezel Bro-Saoz, a c'hell kanolia an enebourien a-ziwar ar mor.

Goude kemer kêr Maubeuge, ar miz diweza, an Alamaned o doa degaset war dalbenn o armead ar peziou-kanol bras-bras m'o doa graet ganto evit ar seziz-se. Ar Frañsizien hag ar Saozon, ar re-mañ dreist-holl, en em gavas gwaz a se. Neuze e voe degaset eus Bro-Saoz kanoliou listri-brezel, a zo ken kreñv ha re an Alamaned, pe greñvoc'h c'hoaz. A drugarez



d'ar c'hanoliou-se, e voe dilojet an Alamaned diouz o difennou. Da heul, armeadou unanet ar Frañsizien hag ar Saozon o deus gounezet eur vras a dachennad war-raok, daouzek leo en eun taol. Tostaat a reont da gêr Lille, a zo c'hoaz e dalc'h an Alamaned. Eur wech adkemeret Lille, e vo bountet da vat an Alamaned er-maez eus ar Frañs diouz an tu-se.

War ar stêr Meuse, ar Frañsizien o deus kerzet war-raok ivez, ha graet d'an Alamaned distreuzi ar stêr. En Alzas, e talc'hont kêr Thann, penn an hent war-du Mulhouse.

**Ar brezel gant ar Rusianed (25.10.14)**

Eun emgann bras a zo o paouez skoulma etre ar Rusianed diouz eun tu, an Alamaned hag an Aotrichianed diouz eun tu all, war glann ar Vistul, eur stêr vras a zisparti ar Bologn diouz an Alamagn. Betek-hen, ar Rusianed a c'hounez. Mar gallfent beza trec'h, neuze e vefe digoret da vat an hent d'ezo da gerzout war-du Berlin.

Diouz tu ar c'hreisteiz d'ar Bologn, eun armead Rusianed he deus treuzet ar meneziou Karpat, a ra harzou ar vro diouz an tu-se, ha difourket en Aotrich-Hongri. Met ranket o deus chom a-sav, gant falc'het eo ar soudarded a vilierou gant eur gwall gleñved stagus, ar c'holera, a ra e reuz bremañ en Aotrich.

**Diwar-benn « Ar Brus » (25.10.14)**

Ar Brus, pec'hed an Europ, gouez d'eur skrivagner bras, ar Brus, bro diaoulek, gouez d'eun all, eo graet he reuz hag echu hec'h amzer.

## Ar brezel er Veljig (1.11.14)

Er Veljig, ar sizun dremenet, an Alamaned o deus tizet treiza ar stêr Yser, emañ ar Veljed en em vodet a-dreñv d'ezi. Nemet, eur wech treuzet ar stêr, e voe stourmet ken taer outo ken n'o deus ket gallet c'hoaz mont tre war-raok. An emgann a bad bepred. A-ziwar ar mor, listri-brezel ar Frañsizien hag ar Saozon a laosk tennou kanol gant an Alamaned hag a ra eur c'holl bras d'ezo.

## Ar brezel e Bro-C'hall (1.11.14)

E Bro-C'hall, war ar stêr Meuse, an Alamaned o doa kaset eus Metz hag al Loren eun armead da sikour arme ar c'hronprinz..., en em gave en argoll diouz an tu-se. Dalc'het o doa krec'hiennou serz ha difennou kreñv en-dro da gêr Sant-Mihiel. Deut eo ar Frañsizien a-benn d'o diloja alese da heul emgannou taer ha dalc'hus-meurbet. Setu bremañ an Alamaned argaset war o c'hiz d'al Loren.

En emgannou en-dro da gêr Sant-Mihiel, eur jeneral alaman a zo bet paket da brizonier gant eur strollad morianed eus ar Marok...

## Ar brezel war zouar (8.11.14)

Evel ma oa bet lavaret ar sizun dremenet, an Alamaned o doa c'hoant da gemerout kêriou Dunkerque ha Calais, gant an darn eus aodou Bro-C'hall en em astenn etre an daou borz-se, e-keñver ha tostik-tost da aodou Bro-Saoz. Ar brud a oa o doa prientet kanoliou bras a-walc'h da ganolia Bro-Saoz a-ziwar an Douar-Bras, dreist da raz Calais. E sell e oant ivez da zegas e Dunkerque ha Calais o listri-splujerien da



vont ganto, dre zindan an dour, da listri-brezel Bro-Saoz. Evit kas an dezo-se da benn n'o doa espernet netra, ha soudarded a vandennou a zegoueze bemdez eus doun an Alamagn.

A drugarez Doue, o deus c'houitet war o zaol... Ar Gevredidi, — da lavarout eo, Beljiz, Frañsizien ha Saozon kevredet a-unan, — o deus lakaet splann hag anat eur wech c'hoaz penaos « en Unvaniez emañ an Nerz ». Unani a rejont, evit diarbenn an Alamaned, kement nerz a oa ganto. Galvet e voe al listri-brezel d'ar skoazell da ganolia a-ziwar ar mor an Alamaned a dostaje ouz an aod. Bro-Saoz a gasas d'an arme soudarded brudet an Indez, ha Bro-C'hall ar pep gwella eus he martoloded.

Argaset diwar ribl ar stêr Yser o doa treizet, an Alamaned a rankas kila war holl dalbenn an emgann. Kila a reont c'hoaz kammed-ha-kammed, hag ez eus esper e talc'hint evel-se ken na zeuint war o c'hiz en-dro d'an Alamagn, en tu-hont d'ar stêr Roen.

## Ar brezel war vor (8.11.14)

E moriou an Azi, an « Emden », al lestr-reder alaman-se en doa plaouiet kalz a listri-kenwerz war aodou an Indez, a zegouezas, a-greiz-holl, an 28 a here, diouz ar beure, e porz-mor Pinang a zo d'ar Saozon. Cheñchet e oa bet e stumm d'ezañ d'e lakaat heñvel ouz eul lestr rusian. Gant se e c'hellas dont tostik-tost d'ar « Jemtchug » (?), eul lestr-reder rusian en em gave eoriet er porz, hag e c'houeledi. Goueledet en deus ivez al lestrig-brezel gall, ar « Mousquet », a oa deredet da sikour ar Rusianed, p'en doa klevet trouz ar c'hanol.

Er Mor Du, ... eo o deus graet o gwasa taol. Repuet e oa, abaoe derou ar brezel, e porz-mor Konstantinopl, kêrbenn an Durki, daou lestr bras alaman, ar « Goeben » hag ar « Breslau ». An Alamaned a lavare o doa o gwerzet d'an Durked, ha n'o dije ken perz er brezel. Nemet e ouied e oa chomet war ar bourz anezo an ofiserien-vor ha darn eus ar vartoloded alaman. An 29 eus ar miz diweza, ar « Goeben » hag ar « Breslau », ganto eur lestr-brezel bras eus an Durki, an « Hamidieh », a zo aet er Mor Du da ganolia tri forz-mor d'ar Rusianed : Odessa, Theodosia ha Novorosik. Kalz a freuz o deus graet enno.

Da heul ar mestaol-se, setu an Durki o vont da vrezeli a-du gant an Alamagn. Nemet e roio kementse ivez, war a greder, lusk d'an Italianed da gas o arme, a-du gant ar Rusi, ouz an Aotrichianed. An Alamaned eta ne zeuio d'ezo gounid ebet diwar o zaol-dislealded. Evel ma lavare ar re goz « Bleud an diaoul a ya da vrenn ».

### Ar brezel war zouar (15.11.14)

Ar sizun all, an Alamaned o doa klasket toulla o hent, a-hed aodou ar Veljig, war-du porztou-mor Calais ha Dunkerque. Diarbennet e voent gant ar Frañsizien, ar Saozon hag ar Veljed, a stourme outo war an douar, e-keit ha m'edont kanoliet a-ziwar ar mor gant listri-brezel Bro-Saoz.

Miret outañ evel-se da gemerout ar porziou-mor, an impalaer Gwilherm en deus troet neuze e daoliou ouz talbenn arme ar Frañsizien, en em astenn, evel ouzoc'h, eus ar Veljig betek an Alzas. Er Veljig, endro da gêr Ypres, emañ an emgann en e wasa, evel p'o dije c'hoant an Alamaned da gemer adarre penn



o hent war-du Paris. Met, betek-hen e voent diarbennet da vat, dreist-holl pa zeuas d'ezo gwall gelou eus an armeou o doa kaset ouz ar Rusianed e Bro-Bologn.

Er Bologn, eun arme alaman a oa bet kaset dre an hanternoz e doare da drouc'ha an hent ouz ar Rusianed war-du o bro, e-keit ha ma skoulme eun arme alaman all eun emgann bras outo, en-dro da gêr Ivangorod, gant sikour eun trede armead Aotrichianed. Diarbennet e voe an taol gant ar Gozaked, a eilpennas arme alaman an hanternoz. A-benn teir sizun a stourmad taer, an diou arme all, alaman hag aotrichian, a voe eilpennet d'o zro, hag e rankjont kila da vat ar pemp eus ar miz-mañ. « An trec'hmañ, gounezet a drugarez da skoazell Doue, » a skrive ar jeneral rusian, « eo ar c'haera hor bije bet biskoaz. » — Bremañ ar Rusianed a gerz war-raok hag an Alamaned a rank gervel en-dro o soudarded eus ar Veljig d'o c'has war harzou ar Bologn.

### Ar brezel war vor hag en inizi (15.11.14)

War vor, al lestr-brezel saoz « Sydney » en deus goueledet an « Emden », a reas kement a freuz e mor an Indez, hag a dagas al lestr gall « Mousquet ». Ar « Koenigsberg », eul lestr alaman all, en doa goueledet ar « Zélée », a zo bet klozet gant ar Saozon en eur porz-mor eus an Afrik. Goueledet o deus eul lestr karget a c'hlaou-douar e kanol ar porz-se, da virout ouz ar « Koenisberg » da vont er-maez.

War aodou ar Chili, ... ar c'henta eus ar mizmañ, eun emgann war vor a zo bet etre listri-brezel alaman ha re saoz. Ar re-mañ a oa re nebeut anezo ouz an Alamaned. Tec'hout a rankjont, nemet daou

anezo, a voe goueledet, ar « Monmouth » hag ar « Good Hope ».

E Bro-Sina, Japaniz o deus kemeret, an 8 eus ar miz-mañ, Tsing-Tao, eur porz-mor bras d'an Alamaned.

En Afrik, ar Frañsizien a adkemer an darn eus ar C'hongo a oa bet roet d'an Alamaned dre eun taol-judazerez gant ar ministr Caillaux.

Da heul diskleriadur ar brezel d'an Durked, al listri-brezel gall o deus kanoliet ar c'hestell-kreñv hag an difennou a zo war an Dardanell... Ar Rusianed, diouz o zu, o deus kaset soudarded an Azi-Vihana, ar vro-se a voe gwechall eun darn anezi d'hon tadou ar Gelted koz... Emañ ar Rusianed o vont da gemer anezi digant an Durked.

**Lizer (22.11.14)**

Mignon ker,

Nag a vad a ra d'eur Breton distaget diouz e vro degas e spered etrezek e Vreiz-Izel vinniget ! Setu aze, mignon ker, stad va ene, o skriva e yez va bro al lizer-mañ d'eoc'h. Evit gwir, n'oun ket va-unan o kaout ar memes soñj. Ni 'zo amañ 1500 Breton rezervist bennak, oc'h ober an 248-vet rejimant eus Gwengamp.

Holl omp genidik pe eus Treger pe eus Kerne. N'em eus ket ezomm da lavarout d'eoc'h penaos ne vez klevet amañ nemet brezoneg. Ha neuze, soudarded ar memes parrez en em vod etrezo evit kaozeal ha tremen o amzer ar brava hag ar berra ma c'hellont. Unan pe unan en devez kelou digant e dud, ha neuze en devez hast bras da ziskleria an nevezintiou d'e



gamaladed. Gallout a rit lavarout hardis, hep aon da fazia, penaos an Dregeriaded hag ar Gernevaded a zo amañ a zo beo-buhezek. Stourm a reont ar gwella ma c'hellont ouz poaniou ha diaezamantou ar vuhez-mañ.

Ha koulskoude, da c'houzañv a zo er brezel : ar skuizder, ar sec'hed, a-wechou an dienez a voued. Ha neuze, kazi ordinal, kousket er-maez, dindan ar c'hoadou, war eun tamm plouz bennak. Pe c'hoaz beza lojet klenk e-barz ar foziou. War ar marc'had ec'h erru alies c'hoaz beza glebiet, ha diaes-bras e vez neuze en em domma, dreist-holl pa vez tost an enebourien.

N'eus forz ! E pe stad bennak e vefemp, e kavomp an tu d'en em zidui.

Ar muia em eus klevet va c'henvroiz o klemm eo diwar-benn an dienez a vutun. Bremañ, avat, abaoe eur sizun pe ziou, e vez roet butun. Ha setu kompezet an traou : futetaet eo beg Yann Vutuner.

Prestik e vo daou viz abaoe hon eus kuitaet Gwengamp, ha me 'lavar d'eoc'h hon eus baleet ha gwelet bro. Diskennet hon eus eus an treñ en doa degaset ac'hanomp eus Gwengamp e-barz eur gêriadenn eus departamant an Ardennes. Treuzet an departamant-se, ez ejomp eun eiz pe dek leo bennak e-barz ar Veljig. Eur vro vinniget eo gant Yann Vutuner, rak ne goust ket kalz d'ezañ karga e yalc'h-vutun eno.

Damdost goude, avat, e voe troet penn d'ar vaz. Degouezet ar Brusianed, e voe ranket d'imp souza, ha prim da vat ! Ar re-se o doa neuze dek gwech muioc'h a soudarded evidomp. An deiz kenta, hor boa souzet hanter-kant kilometr bennak. War ribl ar Meuz e stourmjomp pevar pe bemp deiz, ha souza

adarre, en eur stourm evel just, dreist-holl e kêr Tourteron (Ardennes) e-lec'h ma voe tizet kalz ha lazet unan bennak ac'hanomp. Goude e voe souzet a-dreuz departamant ar Marne hag an Aube, damdost betek Arcis-sur-Aube.

Eno eo bet ar pal pella. Sikour a erruas gant ar Frañsizien, ha bec'h neuze d'an enebour ! An 248-vet a gemeras perz neuze e-barz stourm Sommesous (Marne), e-kichen kamp Mailly. Ac'hane, setu-ni o vounta ar Brusianed founnus war-dreñv e-pad daou zevez, kazi betek departamant an Ardennes, peogwir emaomp bremañ e-kichen eur gêriadenn a zo en tu krec'h da gamp Chalons. Amañ avat hon eus graet eun diskuiz abaoe diou sizun 'zo.

Ar Brusianed o deus graet amañ toullou hed-ha-hed 'barz ar vro. Goloet int gant plouz ha gant plenken karget a zouar. Diaes-mat eo argas anezo. N'eus nemet ar c'hanoliou a gement a labourfe bremañ.

Ar Frañsizien, diouz o zu, o deus graet ar memes tra, ha noz-deiz e vez ar soudarded en toullou-se, dindan o zreid eur gwiskad mat a blouz. Gwech ha gwech e vez eur c'hrogad bennak, ha goude se, pep hini a souch en e doull adarre. Ar bevañs a vez degaset eus bourc'hiou e-lec'h e vez graet ar gegin. Gallout a ran lavarout ivez e vez frank ha mat ar bevañs...

### An diouganou war ar brezel (22.11.14)

Eur sant eus hor gouenn, Sant Malaki, arc'heskob Armagh en Iwerzon, e-lec'h e veve eiz kant vloaz a zo, en deus lezet war e lerc'h diouganou brudet diwar-



benn ar Babed a dle pignat war gador Sant Per betek fin ar bed. Diwar-benn an Tad santel ar Pab a zo o ren bremañ, Benead XV, Sant Malaki en deus diouganet e vije dindan e babelez, « gwastet-holl ar bed kristen ». N'en deus ket diskleriet avat penaos ec'h echufe ar brezel mantrus-mañ, en doa bet evel ar rakwel anezañ digant ar Spered Santel.

Daou ziouganer breizat brudet, Marzin, a vevas en amzer ar roue Arzur, ha Gwiklan, a lavarer emañ e vez war lein Menez-Bre, o deus komzet o-daou eus ar brezeliou skrijus a vije a-raok fin ar bed, hag a zeuje Breiz d'o heul da adkemer he lec'h a enor e-touez poblou an douar.

Kalz a vrud a zo bet gant ar c'helaouennou gallek diwar-benn eun diougan, a vije bet skrivet e latin gant eur manac'h anvet ar breur Yohannes, pe Yann, en Alamagn, war-dro ar bloaz 1600. War a lavar an Aotrounez an Eskibien, n'eus ket da fiziout tre en diouganou-se, dre na ouzer netra nag eus ar Breur Yohannes, nag eus an doare m'eo deut an diougan betek ennomp...

E-barz an diougan emañ diskleriet sklaer ar brezel a zo o ren bremañ. Ar « c'hilhog » eo ar Gall ; al « leonpard » ar Saoz ; an « erer » gwenn, ar Rusian, hag an « erer » du an Alaman ; eun « erer » all a verk an Aotrich. Gwilherm II a zo protestant, stag ouz falskredenn Luther ; eur vrec'h hepken d'ezañ, ha geriou sakr atao en e c'henou. Graet e vez anezañ « an Antekrist » e-barz an diougan.

### Ar brezel war zouar (22.11.14)

War holl dalbenn an emgann, an Alamaned a

zalc'h da gila tamm-ha-tamm. War ar stêr Meuz, endro da Sant-Mihiel, ez int bet argaset en tu-hont d'ar stêr. E Vailly, e-lec'h o doa klasket treuzi an Aisne, e voent diarbennet gant hor soudarded... En hanternoz, ar Veljed o deus digoret ar skluziou a harz ar mor da veuzi ar vro a-hed ar stêr Yzer, ha setu bremañ an holl vro-se beuzet evel ma voe beuzet gwechall-goz kêr Iz... An Alamaned o deus ranket mont war o c'hiz, o koll kanoliou hag eur rejimant a-bez.

Er Bologn, ar Rusianed o deus grounnet da vat kêr Krakovi, kêrbenn an darn eus ar vro-se a oa e dalc'h an Aotrich. Nemet, o veza m'o deus an Alamaned degaset armeou nevez diouz tu an hanternoz da Grakovi, e ranko ar Rusianed, war a greder, skoulma outo eun emgann bras c'hoaz en-dro da gêr Thorn war ar stêr Vistul, kent gallout toulla o hent war-du Berlin.

An Aotrichianed o deus kaset c'hoaz eun arme (440.000 a dud, war a lavarer) a-enep d'ar Serbi. Met, betek-hen, n'o deus ket gallet tremen an Danub, a ra harzou an diou vro.

Ar Rusi a zalc'h da gas soudarded ouz an Durked en Azi-Vihana. Ar Saozon, diouz o zu, o deus kaset listri-brezel ouz porziou-mor ar Mor Ruz, a zo d'an Durked.

#### Ar brezel war vor (22.11.14)

War vor, an Alamaned o deus klasket c'hoari dre zindan gant o listri-splujerien. Unan anezo a yeas, ar sizun all, betek porz-mor Douvres, war aodou Bro-Saoz, hag a oueledas enno eul lestr-tarzer saoz, an « Niger ». Abaoe, ar Saozon o deus goueledet daou



eus al listri-splujerien-se. Unan all a zo bet kaset d'ar strad gant eul lestr-tarzer gall eus Dunkerque. An Alamaned a oa deut tostik-tost d'ezañ, da glask e darza, dre zindan an dour. Nemet, pa na welent sklaer a-walc'h da ceuna o zenn, e savjont a-us da c'horre ar mor eur seurt siminal-houarn, hag ennañ eul lunedenn hirwel, ma welent drezi al lestr gall. Hemañ a welas ivez, diouz e du, siminal-sellerez an Alamaned, hag ez eas a-benn-herr d'ezañ. Freuzet e voe ar splujerez gant nerz ar stokadenn ha goueledet.

#### Ar brezel war vor (6.12.14)

War vor, an Alamaned a zalc'h d'ober freuz dre zindan gant o listri-splujerien.

Ar sizun all e voe kavet unan anezo, an « U-18 », gant listri-brezel Bro-Saoz, betek war aodou hanternoz Bro-Saoz. Unan eus al listri saoz a yeas herrek a-stok ouz siminal-sellerez ar splujer, a wele a-us d'an dour. Freget e voe an Alaman gant egile o stoka outañ dindan an dour, hag e voe o vont da drei war e c'henou. Gallout a reas sevel war c'horre ar mor hag en em rentas. Paket e voe da brizonierien an 3 ofiser ha 23 eus ar vartoloded a oa ennañ. Unan eus ar re-mañ a oa bet beuzet da heul ar stokadenn.

Eul lestr-splujer alaman all a oa en em lakaet e spi dirak porz-mor an Haor-Nevez. Dilun all, war-dro peder eur goude kreisteiz, e welas o tegouezout e-keñver da veg-douar an Hev, eul lestr-dre-dan saoz, ar « Malachite »... Spluja a reas an Alaman hep beza bet gwelet gant ar Saozon, ha pa voe erru ar re-mañ tostik-tost, e savas a-greiz-holl dirazo, a-dreuz d'o hent, gant e ganoliou karget ha prest da denna. Roet

e voe dek munutenn hepken da gabiten ar « Malachite » ha d'e drizek martolod evit kuitaat ar bourz...

An hevelep taol a rejont c'hoaz digwener diweza ouz eul lestr saoz all...

Droug enno o welout ar freuz a rae d'ezo an enebour, ar Saozon o deus skoet outañ daou daol a-zoare :

Da genta, kanoliet o deus porz-mor Zeebrugge. Eur porz-mor eus ar Veljig eo, e-lec'h o doa an Alamaned degaset dre an hentou-houarn listri-splujerien d'o c'has ac'hano e Mor Breiz hag e Mor an Hanternoz. Dispennet eo bet ar porz hag an tiez a oa bet savet gant an Alamaned da waskedi ha da aoza o listri-splujerien. Tri eus ar re-mañ a zo bet distrujet.

Ouspenn listri-splujerien, an Alamaned o doa prientet aerlistri bras-divent, pe Zeppelinou. Ar sizun all, teir nijerez kaset gant ar Saozon a zo deut a-benn da lakaat an tan war an ti. Unan eus an aerlistri a zo bet distrujet.

Ar Rusianed, diouz o zu, en em zifenn eus ar gwella ivez ouz listri an Alamaned. Ar re-mañ a oa savet er Mor Baltik betek porz Libau, a zo d'ar Rusianed, ha kanoliet anezañ...

### Ar brezel war zouar (6.12.14)

War harzou ar Frañs hag ar Veljig, e talc'h an traou damdost en hevelep stad hag ar sizun all...

E Bro-Bologn, an Alamaned, deut skoazell d'ezo, a oa aet war-raok doun er vro, e sell da gas sikour da gêr Krakovi, a zo war-nes beza kemeret gant ar Rusianed. Nemet e voe unan eus o armeou, hini ar jeneral Mackenzen, grounnet gant ar Rusianed ha trec'het en-dro da gêr Lodz. Kollet he deus dre



vilierou kanoliou, ha soudarded e-leiz a zo bet lazet pe brizoniet. An emgann a bad c'hoaz.

### Lizer (13.12.14)

... Ne vez ket bepred meurlarjez ganimp ! Ec'h an da gonta d'eoc'h penaos e voen anvet serjant, hag e welot ne vez mann hep poan, nag amañ nag e lec'h all.

Ar c'habiten en devoa c'hoant da c'houzout ha beza 'oa Alamaned e-barz eun ti, hag a oa war-hed daou pe dri zenn-fuzuilh diouzimp. Gervel a reas an adjudant, hag e lavaras d'ezañ kemer gantañ c'houec'h den hag eur c'haporal ha mont da welout. Ar c'haporal eo me e oa.

Ha ni etrezek an ti, oc'h en em guzat gwella ma c'hellemp, gwech pleget hor c'hein, gwech all war hor c'hrabanou. Degouezout a rejomp e-kichen hep beza gwelet Prusian ebet war-dro. Diou zor a oa warnañ : an adjudant a yeas dre an tu a-dreñv gant tri soudard, ha me dre an tu a-raok gant tri all.

Pa grogis e kliked an nor, e santis anezi o tigeri. Ober a ris eur sell ouz va zud : « Prest omp ? »... Ha ni e-barz... Da genta, ne weljomp den. An adjudant a sache war an nor all, met n'oa ket evit he digeri. Ec'h is war an tu-se da rei sikour d'ezañ, pa ziflukas eus eur c'horn tri pe bevar Alaman, hag a dremenas evel eul luc'hedenn a-drek d'imp, o klask toull da skampa. Ober a ris eun dro, ha d'ezo ! Eun taol baionetez a skois gant an hini diweza. Met an nor a oa just o serri. Va baionetez a dapas anezi plomm, ha gant al lañs am boa, a yeas enni chouk. Pa fellas d'in tenna anezi er-maez, e torras. Leuskel

a ris da vihana an tennou am boa em fuzuilh. A-ziavaez, hor c'henseurted en em lakaas da denna ivez, riskl evidomp d'en em dapout.

An Alamaned, degouezet ganto sikour, a denne stank d'o zro. Koulskoude e teujomp a-benn d'ober d'ezo souza a-dreñv. Pa zistrojomp war hor c'hiz d'ar gêr, an adjudant a voe roet d'ezañ ar vedalenn enor, ha me a voe anvet serjant.

Eur wech all e voemp kaset c'hoaz da chaseal. Seiz Prusian a zeuas ganimp prizonier, ar pez a dalvezas d'imp pemp lur ha tregont, bep a ugent real d'hor soudarded.

... Bremañ ec'h omp o tiskuiza,... ti da c'houdori ac'hanomp, gwele da gousket, kegin vat ha pred hep mank ebet ! Met an dra-se ne bado ket. Bemdez e vezomp en gortoz beza savet ac'han ha kaset ... Doue a oar pelec'h.

### Taolenn ar brezel (13.12.14)

... Bremañ, kouezet d'ezo diou wech o biz-meud en o dourn (war ar Marne ha war an Yzer), ne glask ken an enebourien nemet mirout linenn o difennou, ha c'hoaz e rankont koll tachenn ha kila bemdez kammed-ha-kammed. Galvet int, a-hend-all, war-du o bro gant trouz ar Rusianed o kerzout bepred war-raok.

Ar Rusianed a zalc'h bremañ eur rann vat eus an Aotrich en tu-mañ d'ar menez Karpat. Grounnet o deus Krakovi, eur gêr greñv a zo evel penn an hent war-du Berlin, ha trec'het, nevez 'zo, e Lodz, eun arme vras a Alamaned. Kelc'hiet o doa an arme-se, ha darbet-mat e voe d'ezi beza distrujet pe brizoniet a-bez.



Ouz an Durked,... ar Rusianed o deus kaset eun arme en Azi-Vihana...

E-keit ha ma teue ar Rusianed d'an Durked en Azi-Vihana dre an hanternoz, ar Saozon a gase dre vor soudarded a-enep d'ezo er c'hreisteiz eus an hevelep bro. Kemeret o deus Basora, eur gêr vras hag a ren an holl genwerz er rann-se eus an Azi.

Ar Serbed a oa bet kaset outo gant an Aotrich eun arme nevez niverus-meurbet (400.000 a dud, war a lavarer). Ranket o deus kuitaat, evit an eil gwech, o c'hêrbenn Belgrad. Nemet derc'hel a reont penn eus ar gwella en o meneziou da argadennou an Aotrichianed. Evel ar Veljed, ar Serbed n'int ket niverus, met leun int a galon hag a garantez-vro hag e talc'hint da vat betek ar fin.

### Ar brezel war vor (20.12.34)

War vor, daou daol-kaer a zo bet graet gant listri-brezel ar Saozon.

Hol lennerien o deus dalc'het soñj eus al listri-brezel alaman-se, ar « Scharnhorst », ar « Gneisenau », al « Leipzig », an « Nürnberg » hag an « Dresden », a oa bet trec'h, war aodou ar Chili, ... d'eur skouadrenn a listri saoz. Goueledet o doa zoken daou anezo, ar « Monmouth » hag ar « Good Hope ». E sell da dalvezout an taol-se d'an Alamaned, Bro-Saoz a gasas enep d'ezo listri all. Degouezout a rejont gant al listri alaman war aodou enezennou Falkland, e korn izela an Amerik, an 8 eus ar miz, diouz ar beure. An emgann a grogas dioustu hag a voe tenn-meurbet. A-benn teir eur, ar « Scharnhorst », warnañ an amiral alaman Von Spée, gant gwella kanolie-

rien holl skouadrennou an Alamagn, a voe goueledet, tud hag all. Diou eur goude, e voe tro ar « Gneisenau » hag al « Leipzig ». Eus ar re-mañ e voe saveteet darn eus ar vartoloded. Neuze, an « Dresden » hag an « Nürnberg » a glaskas tec'hout. Nemet e voe tizet an hini diweza ha kaset d'ar strad d'e dro. Eun taol-kaer eo hemañ, n'eo ket hepken evit ar Saozon, evit listri kenwerz ha beajerez ar bed-holl eo ivez. Suroc'h ha diwallusoc'h e vo d'ar re-mañ hiviziken treiza ar Mor-Bras war-du an Amerik.

Ouz an Durked eo o deus graet ar Saozon o eilvet taol-kaer war vor. Listri-brezel an Durked en em gav bremañ er Mor Du hag er Mor Marmara, diaestre mont enno, dre ma ranker tremen dre eur ganol striz-kenañ, anvet Dardanell, difennet gant kreñvlec'hiou, hag ouspenn tarzerezed... Al lestr-splujer saoz, ar « B-11 », a zo deut a-benn, an 13 eus ar miz, da dreuzi an Dardanell, dre verdei e-pad nav eur dindan gorre an dour. Tremenet en deus dindan an tarzerezed hep kaout droug ebet. Neuze, degouezet dirak listri an Durked, e oueledas unan anezo, ar « Messoudieh », eul lestr 9.250 tonnell, 600 a vartoloded warnañ.

**Diweza keleier (20.12.14)**

E sell da dalvezout d'ar Saozon koll o listri-brezel en emgann an enezennou Falkland, an Alamaned o deus kaset eur skouadrenn da ganolia aodou Bro-Saoz.

An 13 eus ar miz-mañ, e-kreiz noz, tri lestr bras alaman a zegouezas dirak porz-mor Hartlepool hag a stagas raktal d'e ganolia. Eus 3 eur ha kard da 8 eur hanter e padas ar ganoliadenn-se. Dismantr bras



a-walc'h a reas e kêr Hartlepool. Dihunet a-greiz o c'housk gant an trouz, kêriz a c'hellas tec'hout, ha ne voe lazet nemet eun ugent bennak anezo. Sklerijennet e oa al leuriou-kêr hag ar ruiou gant an tan a oa krog e ti an aezenn-sklerijenni. Kouezet e oa unan eus ar boledou-kanol war ar c'hloc'h bras a dalv da zastum an aezenn-se ha lakaet an tan ennañ. Ilizou kêr a zo bet ivez dismantret gant ar boledou.

Eul lestr-brezel all a ganolias ivez, war-dro 6 eur eus ar beure, kêr Scarborough, oc'h ober enni kalz a zismantr hag a freuz : daou glañvdi ha teir iliz a voe diskaret. Triouec'h den a zo bet lazet ha kalz a voe gloazet.

Whitby, eur porz-mor all, a voe kanoliet d'e dro da nav eur eus ar beure. Nemet ne badas ket pell ar ganoliadeg, gant aon o doa an Alamaned da veza paket gant listri-brezel ar Saozon. A-benn eun nebeut munutennou e c'hounezjont an dounvor.

Kerkent ha ma voe klevet ar c'helou, eur skouadrenn saoz a listri skañv, en em gave war an aod, a zeredas herrek-bras. Nemet e oa savet war ar mor eur vrumenn deo, hag e c'hellas an Alamaned tec'hout buan hep beza tizet.

**Ar brezel war zouar (20.12.14)**

Ar brava taol-kaer war an douar a zo bet graet gant ar Serbed. Trec'het o deus penn-da-benn an arme vras a oa bet kaset a-enep d'ezo gant an Aotrich, ha graet eun niver a brizonierien. Adkemeret o deus, ar 14 eus ar miz, Belgrad, kêrbenn o bro, o doa ranket lezel etre daouarn o enebourien. Ar re-mañ a dec'h bremañ a bep tu.

War harzou Bro-C'hall hag ar Rusi, an Alamaned a zalc'h bepred da goll tachenn ha da gila tamm-ha-tamm war-du o bro. Fiziañs 'zo e vezint kaset da vat war o c'hiz a-benn digeri ar bloaz nevez.

## An Tad santel ar Pab hag ar brezel (20.12.14)

An Tad santel ar Pab a zo mantret e galon o welout an holl gristenien beuzet er gwad gant ar brezel-mañ... Evit diarbenn ar walenn a gastiz, an Tad santel ar Pab a laka e holl boan : skrivet en deus, kerkent ha ma voe anvet, eul lizer kenta war ar brezel. Emañ o paouez skriva eul lizer all, hag ouspenn, goulennet en dije, war a lavarer, digant an holl renerien armeou en em glevout evit ober eun arzao-brezel e-pad goueliou Nedeleg...

## An Alzas ha Breiz (20.12.14)

Ar c'hazetennou a gont d'imp penaos ar jeneral-meur Joffre a zo bet nevez 'zo o welout eul lodenn eus an Alzas kemeret gant hon armeou. E kêr Thann eo e tiskennas. Eno e oa en em vodet ar pennou-bras eus kêr ha diwar-dro, mall ganto gwelout ha saludi an hini a oa deut, a berz ar Frañs, da derri o chadennou.

En ti-kêr ar jeneral a lavaras neuze ar geriou-mañ :

— Alzasianiz, emezañ, ar wech-mañ omp distro davedoc'h evit mat : Frañsizien oc'h bremañ hag e viot. Ar Frañs a zegas d'eoc'h, gant he frankizou hec'h-unan, ar gwir d'eoc'h da virout ho frankizou-c'houi, da veza Alzasianed, da veva hervez ho kiziou hag ho kredennou...

Pebez levenez a lakaas neuze da dridal kalonou mibien an Alzas, levenez eur prizonier tennet a-dre



daouarn e voureo, goude beza bet, e-pad hanter-kant vloaz, heskinet, gwasket gantañ ! An esperañs da c'hallout beva buhez o bro, buhez o feiz, a bare dirak o daoulagad bep gwech ma komze jeneral ar Frañs. Den n'hall nemeto santout an dalvoudegez eus ar c'homzou-se : « Me a zegas d'eoc'h ar gwir da veva hiviziken hervez ho kiziou, ho kredennou... » Eun ael eo a gomz d'ezo evel-se ! Na pebez eurvad ! Na pebez dudi !...

Petra 'ta e oar dleour d'an Alzas ? Petra 'vo ret ober eviti ? Ar pez emeur o c'houlenn dre-holl er Frañs evit ar broiou all : frankiz da genta, da zeski er skoliou he yez d'he bugale, frankiz, zoken, d'en em c'houarn hec'h-unan en doare ma ne vo ket ret d'ezi kaout eun urz eus Paris evit pep finvadenn m'he devo d'ober.

Ar re-se a zo evit eur vro ar gwir frankizou, met pegen dibaot int er Frañs ! Nag a cheñchamantou da veza er gouarnamant hag er speredou, a-benn ma c'hoarvezo kemend-all ! Ha koulskoude, mar ne zeuont diwar ar brezel-mañ, n'eus netra ken da c'hedal. Lavarout a reer a bep tu ec'h eo deut ar brezel-mañ evit herzel ar poblou bihan, evel ar Serbi, ar Veljig, da veza gwasket gant ar poblou kreñvoc'h, evit tenna e-maez ar bed menoz pagan « an Nerz trec'h d'ar Gwir », ha lakaat en e lec'h menoz kristen « ar Gwir trec'h d'an Nerz »... Ac'hanta, n'eo ket hepken e-keñver ar Serbi, ar Veljig, an Alzas, emañ al lealded da virout, met ivez e-keñver ken lies bro a zo er Frañs hag he deus eur yez, giziou, eun herez penn-da-benn talvoudus eviti hag evit ar re all...

**Ar brezel war zouar (27.12.14)**

War harzou ar Veljig ha Bro-C'hall, an armeou unanet a zalc'h da vont war-raok tamm-ha-tamm...

E Bro-Bologn, ar Rusianed a zo bet trec'h d'an Alamaned e Mlava, war harzou ar vro-se, ha, da heul, o deus kerzet eur pennad mat a hent war-raok en diabarz eus ar Brus, war-du eur gêr greñv anvet Soldau. An Aotrichianed, o devoa klasket mont d'ezo dre odeou ar meneziou Karpat, d'o lakaat da sevel ar seziz diwar kêr Przemyzl, a zo bet argaset war o c'hiz. Gwarnison Przemyzl, a oa aet er-maez eus kêr, e sell da ziambroug an Aotrichianed a zeue d'o sikour, he deus ranket en em serri adarre etre he mogeriou, e-lec'h e vezo paket sur a-walc'h...

**Barzoniez (27.12.14)**

War-raok, o bugale, o Breiziz kalonek,
Re ar bloavez pemzek hag ar bloavez c'houezek !
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
An holl a rank sevel evit difenn ar vro
'C'hoantaer da gemer, da wasta tro-war-dro.
Tenn e vo ar stourmad : Prusianed villiget,
E pevar c'horn ar bed o devoa embannet :
« Ar Frañs 'vo kabestret ha kaset da netra. »
Da c'hortoz e laeront broiou 'vit o saotra !
Ganto an ilizou 'vez dispennet, devet,
An tiez diskaret, ar maeziou dismantret.
Gwall breizata a reont dre ma c'hellont bale,
Laza ar re c'hloazet, mac'hagna bugale,
Divouzella merc'hed, pa ne reont ket gwasoc'h...
Paotred vat ar Frankiz, gouzañv seurt bandenn voc'h
'Zo beza torfedour, dare d'ar wazoniez !



Mont a rafec'h eta en hevelep breuriez ?
Ho birviken !
Ho birviken !!

Harz war ar Brusianed, enebourien d'an holl !
An nask war o fennou, war o goug ar wakol !
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
'Kreiz ober ho tlead, kalz a ranko kleñvel,
Diwaska poaniou kriz, beza gloazet,... mervel !
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
Met, pa vo deut an trec'h, e pep ti 'vo gweet
Kurunenn d'hor broiz 'vo en dachenn kouezet.
A-zioc'h d'al leuriou-kêr, e-kreiz ar beredou,
E vezo garanet, moulet o anoiou,
Da dalvezout da skouer d'an holl remziou da zont,
Ha da virout o soñj gant kalon hag hep spont,
Da virviken !
Da virviken !!

# Notennou

**Dre ar c'helaouennou**

War ADSAO ebrel-mae e lennomp gant dudi eur pennad, « *Kleñved ar Vicher* » tennet diwar eur brezegenn graet gant an Ao. Madec e Plougerne.

Buhez an Tad Maner a zo bet skrivet meur a wech. Daoust da se e lenner gant plijadur skrid beo an Ao. Serandour, a vez embannet bep sizun tammou anezañ war BREIZ.

War BREIZ ATAO ar 17 a vezeven, eur pennad mat gant Herri Brelivet, « *Hag atao e vimp dindan ?* »

**Goulennadeg « Ar Falz »**

AR FALZ a gas paperennou da c'houlenn ma vo desket ar yez e skoliou Breiz. Neb a venn sina ha lakaat sina gant re all ar paperennou-se, skrivet d'an Ao. Y. Sohier, Plourivo.

**Skrid-Danevell**

Skrid-Danevell Strollad Mirout ar Brezoneg, embannet gant an « *Association Bretonne* », a zo bet savet evit ar bloavez 1933 gant an Ao. L. Le Berre (Abalor) e galleg. Eun dra vat eo moula seurt skridou, gant ma vint skignet avat ha lennet. Kendalc'h



an « *Association* » a vo dalc'het hevlene d'ar 4 a viz gouere e Redon.

**Kenstrivadegou ar « Bleun-Brug »**

Goulenn digant rener FEIZ HA BREIZ, Skrignag, reolenn kenstrivadegou kendalc'h Montroulez (2, 3 ha 4 a wengolo).

**E Kerne-Veur**

War niverenn-hañv ar gelaouenn OLD CORNWALL, e lennomp eur gontadenn gernevek gant Mordon (an Ao. R. Morton Nance), « *An Arlodhes Othys a Stavoren* » (An Itron Lorc'hus a Stavoren).

Deut eo er-maez trede niverenn KERNOW, hag hi ken dudius da lenn hag an diou niverenn genta. E-touez traou all e kavomp diou varzoneg kernevek savet e 1859 gant eun Alaman en Alamagn. Setu amañ penaos e tispleg an Ao. R. M. Nance istor ar barzonegou-se :

« Er bloaz 1859, ne oa e Kerne den ebet a ouije skriva kerneveg... En Alamagn e oa, a bep bro 'zo er bed, ma kaved eun den a c'hellje e skriva... Keneil da Edwin Norris e oa, ha d'e zidui, e skrivas d'ezañ e gwerzennou kernevek. Bez' e oa eur studier speredek, Sauerwein e ano, hag o chom e Neuwied... Evitañ da veza Alaman pe Yuzeo (evel ma hañval marteze diouz e ano), an den desket-se a yeas pell en hor raok o klask dasorc'hi hor yez-ni ».

Priz ar c'houmanant-bloaz da g-KERNOW eo 5 chilling. Skriva d'ar rener, an Ao. A.S.D. Smith. Chy Caradar, Perranporth (Cornwall).

### « Brezoneg er Skoliou »

Degas a reomp da soñj da gement hini a gar difenn buhez ar brezoneg, a zo kement en arvar, e voe savet warlene eur strollad, « Brezoneg er Skoliou », da harpa ar vistri a gelenn yez o c'havell d'ar vugale. Priziou a 300, 200 ha 100 lur a voe roet, ha 65 a levriou-priz d'ar wella skolidi. Hevlene 18 skolaer ha tremen 800 bugel o deus lakaet a anoiou. Kementmañ a ziskouez frouez al labour, hag a ziskouez ivez e tellez beza skoazellet. Embannet e vo, goude ar genstrivadeg, anoiou ar skoliou o devo bet ar priziou kenta. (Kas ar profou da : « Brezoneg er Skoliou », K.R. 7887, Roazon).

### « Brezoneg ar Vugale »

Daoust ma vez kaset d'imp profou kaer (trugarez a greiz kalon d'ar brofourien), ne vez ket kaset a-walc'h, hag an arc'hant a chom er c'hef a zo prometet pell 'zo. A-benn ar miz a zeu e vo goullo ar c'hef adarre.

Profou: an Ao. P. Tanguy: 5 l. — Dizano, Kastellin : 20 l. — An Ao. Le Masson : 4 l. — An It. Andreeff : 50 l. — An Dim. Morel : 50 l. — An Ao. Y. Drezen : 70 l. — An Ao. Thos : 10 l. — An Ao. Fred Moyse : 20 l. — en holl : 229 l-

Levriou kaset : Kastell-Paol : 160 l. — Plouneve-Kintin : 48 l. — en holl : 208 l.

Chom a ra er c'hef : 474 l. 35.

*Keleier diweza.* — Liziri e-leiz digant mistri a zeu d'imp da c'houlenn levriou. O fedi a reomp da c'hortoz. N'hon eus ket arc'hant.

Moulerez E. Jannе, 17, ru d'Algesiras, Brest

Ar Mérour : Y. Drézen

Priz : 16 real